# GWALARN

# PREDERIADENNOU
## DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn V)

**86**

**GENVER 1936**

# XXXI. AL LAKAAT-DA-DALVEZOUT

Eun oberer a dalv kant lavarer.
(Krenn-lavar).

Mar az pez da ober eun dra,
Lez warc'hoaz ha gra-hen brema.
(Krenn-lavar).

D'ar vrezonegerien yaouank da aoza, dre o oberou, danvez d'ar pennad-mañ a vo skrivet gant istorourien an amzer da zont. En o galloud emañ trei penn d'ar vaz hepdale ha prienti danvez-danevelli founnus ha frealzus. N'eus nemet *sevel eur ratoz start, staga ganti dioustu, hag en em varrekaat d'al labour dre labourat*, hervez ar c'hiz a vepred. Difazius an hentou dirazomp ha kalonekaus-kenañ ar skoueriou diwar ar poblou aet drezo en hor raog. Anat-splann eo bet lakaet gant an Dcheked, ar Slovaked, ar Slovened, ar Groated ha Poloniz, e-kerz an XIX$^{vet}$ kantved, ar pez a c'hell ober poblou bihan, poblou hualet, poblou sujet, poblou hep emrenerez, pa vez en o zouez tud a galon, tud a benn, tud a labour, d'ezo deskadurez hag eun emskiant virvidik eus o brôadelez (*lennit, el levr-mañ end-eeun, ar pennadou XIX ha XX*). Ken anat-all, diouz skouer Norz-Amerikiz e-pad ar XVII$^{vet}$, XVIII$^{vet}$ ha kenta hanterenn an XIX$^{vet}$ kantved, n'eus ket ezomm a veza eur bobl vras-divent, enni tud a ugentmilionadou, evit ober traou bras ha traou talvoudus (*pennadou XXVII ha XXVIII*). Dre skouer

ar Saozon, e-doug ar c'hantved diweza dreist-holl, e welomp, a-hend-all, e c'hell eur vrôad vihan warler-c'hiet, aroutet-fall e meur a zoare, manet krenn-amzeriat e meur a geñver, trei diwar ar wall-blanedenn a hañvale beza tonket d'ezi, terri he boaziou fall, ha kemma en holl-d'an-holl evel eur bobl-all en he lec'h (*pennad XXIX*).

Eur broud-all d'ar galon a zeu, digant an Istor hollvedel, d'ar re ac'hanomp a vefe dare da fall-galoni o welout ar Vrezoned enket etre ar mor-Bras ha tolpadou ec'hon ha stank a dud arallyezek. Diskouez a ra d'eomp an Istor-se, dre lïes skouer, *pegen buan e kouez hag ez a da netra ar yezou brasa ha stummeta da badout, kerkent ha ma teu da rouesaat, da wanaat enno gouenn ar frammataerien hag ar sternataerien boblañs*. N'anavezan testeni ebet helavaroc'h er c'heñver-se eget buan-steuzidigez ar yezou bras m'edo grounnet hag enket drezo al latin en eur c'horn eus Italia, er VII$^{\text{vet}}$-VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. : etruskeg, oskeg-ombrieg, ligureg ha gresianeg. En eur ober eun nebeut kantvedou, ez eas al latin, eus yezig en argoll, da yez-trec'h, da yez-vac'hom, dre Italia a-bez. En eun doare ken divrud ez eas da get ar yezou bras ma oa bet darbet d'ezañ beza mouget ganto, ken n'ouzomp dare na peur na penaos e varvjont. Ar pez a c'hoarvezas neuze da yezou nann-latin Italia a c'hoarvezo eun deiz-pe-zeiz da lorc'husa yezou gwaskus an amzer-vremañ. Ker buan e vez o steuzia, en heol an Istorvez, an tolpadou brasa ha stanka a genyezerien, ha ma vez an arneviou dua en eun dervezhañv (*pennadou II, III, V. XXVI*).

Beza hon eus daou bennabeg bras a veza lorc'h ennomp gant hor yez hag hor brôadelez. Ni a zo, war



douar-bras Europa, an hered hag ar gendalc'herien n'eus nemeto d'an Impalaerded Veur savet gant ar Gelted e-doug ar c'henta milvloaziad kent H.S. (1). Ni a zo ouspenn hered ha kendalc'herien ar Rouantelez vrezelgar diazezet en Arvorig gant ar Vrezoned, er V$^{\text{vet}}$- IX$^{\text{vet}}$ kantved goude H.S. (2). An daou varead skedusa en hon Amzer dremenet eo ar re-se. Ha ma vije bet en hor bro, e-pad ar c'hantved diweza, tud desket, spiswel hag oberiant seurd ma 'z eus bet gant an Dcheked, ar Groated ha Poloniz (an dibabou-tud end-eeun hon eus ezomm evit disouza ha mont warraok adarre), setu hanterkant vloaz da vihana ma vije bet etre hon daouarn levriou leda-deskadurez e brezoneg diwar-benn ar Gelted koz, levriou *moulet-kaer war baper mat* (a-bouez eo kement-se) hag enno *skeudennou stank, skeudennou kaer, luc'hengravaduriou peurvat* (3), o pourtrezi pennoberiou an arz keltiek a

(1) Diwar-benn ar ster a vez rôet amañ d'ar ger « Impalaerded ». lenn H. d'Arbois de Jubainville, *Les Premiers Habitants de l'Europe*, II, eil mouladur, 1894, pp. 297-393 (*L'Empire celtique*) ; A. Grenier, *Les Gaulois*, 1923, pp. 49-84. Keñveria H. Hubert, *Les Celtes*, II, 1932, pp. 1-144.

(2) An talvoudusa labouriou da lenn a-zivout an darvoud-se eo levriou ha pennadou-skrid Jozeb Loth, Ferdinand Lot hag an abad F. Duine : J. Loth, *L'Emigration bretonne en Armorique du V^e au VII^e siècle de notre ère*, Roazon, 1883 ; *Les langues romane et bretonne en Armorique*, war *Rev. celt.* 1907 ; *Les noms des Saints bretons*, id. 1908-1910 ; h.a. F. Lot, *Hengist, Hors, Vortigern : la conquête de la Grande-Bretagne par les Saxons*, war *Mélanges d'hist. offerts à M. Ch. Brémont*, 1913 ; *Les migrations saxonnes en Gaule et en Grande-Bretagne du III^e au V^e siècle*, war *Rev. hist.* 1915 ; h.a. F. Duine, *Origines bretonnes*, 1912 ; h.a.

(3) Nemet ret e vezo o c'has da ober e Bro-C'hall, pa 'z eo gwir n'eus ket e Breiz a vicherourien hag a labouradeg gouest da ober luc'hengravaduriou mat. Bez' en doa bet Abherve, evit skeudenni levr F.L.T. Donroë, luc'hskeudennou kaer-dispar digant an *United States National Museum* e Washington (diwar-benn Indianed

Mor Bras
Mor Germanek
Mor Suevek
Kanol Vreiz
Barkssos
Raz Kalpe
Mor Kreizdouara
Mor Adria
Apulia
Sikelia
Karthada
Libua

Diskleriadur

Broiou dalc'het gant ar Gelted.

(1) Kaoter arc'hant Gundestrup, kergorniou aour Gallehus loarennou aour Iwerzon

(2) Skoed kreizek ar Bohuslan

(3) Kelteg tarvos mammenn d ar finneg tarvas « loen meur »

(4) Spilhennou ali koueg keltiek kavet e Kiev

(5) Hena enskrivaduriou anavezet gant comp diwar dourn Kilted

(6) Brazou keltiek kavet en Aljeria.

Finned
Skuthia
Olbia
Mor Du
Mor Egeek
Rhodos
Kupros
Armenia
Amida
Media
Persia
Mezopotamia
Eufrat
Tigr
Babilon
Siria
Jeruzalem
Raphia
Kurene
Aleksandria
Egipt
Abidos
Koptos
Mor Arabek
Nil

Al lec'hiou pella tizet gant ar Gelteg a-vagadou, pe a-hiniennou, hervez skridou hag enskrivaduriou an Hen-amzer, ha kavadennou an hendraouriez hag ar yezoniez.

wechall (4) hag ar c'haera delwennou Kelted ha Keltezed deuet d'eomp diwar dourn Hen-amzeriz (5). Gant seurd embannaduriou eo e tihuner ar galvedigeziou hag e lakaer da ziwana ha da greski rummad ar vrogarourien hag ar ouenngarourien. N'hon eus ket da ruzia gant hon gourdadou. En enep-rik emañ ar wirionez. Tud vrao e oant. Traou bras o deus graet. Ha traou kaer o deus lezet war o lerc'h. Ar yez a gomzent, an hen-geltieg, a zo bet, hep mar, par da gaera, amparta ha brudeta yezou an Hen-amzer, ar gresianeg hag ar sanskriteg. Eur yez veur a sevenadurez eo bet ar c'heltieg e-pad ar c'henta milved kent H.S., komzet pe glevet eus Luzitania da Skuthia hag eus Iwerzon da Gappadokia, ledet dre-holl an anaoude-

ar Golumbia vreizek) hag ar *C'hanadian Pacific Railway* e Montreal (gwelskeudennou eus ar C'hanada). Ar re gaera eus al luc'hskeudennou-se e oa *Oc'hen-moueek o peuri* (gant eur c'hoad bras en adreñv, hag adreñvoc'h, o sevel en neñv, kribennou golôet a erc'h ar meneziou Roc'hellek), *Kuz-heol war lenn Helen*, ha *Lammdouriou-gevell e traonienn Yoho*. Peadra a oa ganto da ober brava levr brezonek bet moulet biskoaz. Hogen micherourien ar Vro o deus tennet eus al luc'hskeudennou dispar-se, lastezskeudennou fall ha disneuz, heñvel ouz ar re a weler war ar c'helaouennou pemdeziek.

(4) Troiou-gouzoug ha troiou-brec'h Waldalgesheim, Rodenbac'h, Durkheim, Besseringen, Schwarzenbac'h, Frasnes-lez-Buissenal, Lasgraisses, Fenouillet, Wraxall, Limavady, h.a. Melezouriou arem Birdlip, Trelan Bahow, Liverpoull, Gourizou arem Stradonice-u-Loun ha Licbeves. Skoued arem Battersea. Tokhouarn arem hag aour Amfreville. Spilhenn-alc'houez Tara. H.a. Sellout ouz *Manuel* Déchelette, *Celtic Art* Romilly Allen, levriou-heñcha Mirdi Sant-Jermen gant Salaun Reinac'h, re ar Mirdi breizek e Londrez gant Read ha Smith.

(5) Ar roll anezo a vo kavet war levriou S. Reinac'h, P. von Bienkowski ha Karl Schumacher meneget el levr-mañ, en XVIII$^{vet}$ pennad (*Dazorc'hidigez Polonia*). Unan eus ar c'haera skeudennou Kelted (izel-vos eñvor-trec'h ar Vatikan) a zo bet embannet gant Schumacher en e levr skeudennou Germaned.



gez anezi, neket hepken dre ar roueed, dre ar vrezelourien, dre an drec'hourien kounaet an ano anezo en Istor, hogen ivez gant kenwerzerien, magerien-loened, gounideien-douar ha micherourien a bep seurd (6). Ken ma voe levezoniet ganti ar yezou-all a veve dindani pe war he zro. Anat hizio c'hoaz darn eus an enlouc'hadou diwar an hen-geltieg er re eus ar yezou-se o deus bevet betek hon Amzer. Ar yezou nevez-latin evel o mammyez e dibenn an Hen-amzer (7), ar

(6) Kenwerzerien evel ar re ma ra Polubios meneg anezo, a zegase, en III$^{vet}$ kantved kent H. S., ar staen eus aod mor-Breiz da Vassalia, a-dreuz Galia, dre vagadou kezeg-samm, hag evel ar re meneget gant Kaezar, er Ia kantved kent H.S., war aodou kornok ha hanternoz Galia, a zalc'he darempredou gant enez-Vreiz. *Moritex* « beajour-war-vor » a hañval beza bet ano keltiek ar varc'hadourien-dremoriataerien-se. Kenseurd ganto e voe diwezatoc'h, en oadvez kelt-ha-roman, an Trevir *negociator Britannicianus* « marc'hadour en enez-Vreiz », marvet e Burdigala (Bourdel) er Ia kantved goude H.S., hag ar Brezon Aurelius Lunaris, *sevin augustalis* e kêriou *Eburakon* (Kêrevraog, York) ha *Lindon Kolonia* (Lenngolun, Lincoln), a reas sevel e Burdigala, en III$^{vet}$ kantved goude H.S., eun aoter d'an doueez *Tutela Boudiga*. Magerien-loened evel ar roue galatiat Amuntas a biaoue tropellou diniver a zeñved. Gounideien-douar evel an trevadennadou-Kelted, « anezo-holl arerien strivant », bet laket gant roueed Vakedonia da zigeri ar breinarou e korniou o rouantelez bet diboblet gant ar brezel. Micherourien evel ar gov helvetiat Heliko a dremenas lod eus e vuhez o labourat war e vicher e Rom (e dibenn ar V$^{vet}$ kantved kent H.S.). Diwar-benn se, evesaat : 1° e tiskouez al latin *gladius* « kleze » beza eur ger keltiek distreset ; 2° e oa e Rom eur ranngêr a-bez anvet « ranngêr ar C'halianed » (Titus-Livius). Hen-ano ar medisin er yezou germanek (*lekeis, laeke, lachi*) hag e slaveg (*lekari* « medisin, louzaouer », *leku* « louzou ») a hañval beza a ouenn geltiek : * *lêgis*, iwerzoneg *liaig*. Kouna lavar Skandinaviz ar Grenn-amzer a-zivout o doueez *Hildr* (*Hildis* = * *Keltis* « ar Geltez ») a baree e-pad an noz gouliou ar vrezelourien.

(7) Roll ar geriou keltiek amprestet gant al latin hag ar yezou romanek a vo kavet e levriou Dottin, *Manuel pour servir à l'étude de l'Antiquité celtique*, eil mouladur, 1915 ; *La langue gauloise*,

yezou germanek (8), an euskareg (9), a zo enno eleiz a c'heriou a ouenn geltiek. Betek e finneg e kaver amprestadennou graet pe war-eeun pe zam-eeun digant an hen-geltieg (10).

1920. Geriou bet ankounac'haet el levriou-se pe bet kavet abaoe an embannidigez anezo : *artavus* « kanived » (Ern. *Gloss. m. br.* pp. 44-5) ; *ambilattium* (*Rev. celt.* 1922) ; *ambosta* (id. 1917-1919) ; *vobera* « gouver, gouer » (id. 1917-1919) ; *barca, barga* (id. XXXVIII) ; *tana* (id. 1922) ; *brigantes, vrigantes* « grec'hent » (*Rev. des Et. anc.* 1920, pp. 121-2) ;*trincare* (id. 1920, pp. 383-90) ; *lemiga* (*Acad. des Ins. Comptes rendus*, 1922, p. 149) ; *samaro* « havreg » (id. 1922, p. 99) ; *cectoria* (id. 1933) ; *taxo*, galleg *taisson* « broc'h ». H. a.

(8) Roll ar geriou keltiek amprestet pe a zamgreder ez int amprestet gant ar germaneg a zo bet embannet gant D'Arbois, *Premiers Habitants*, eil mouladur, II, pp. 330-69. Bet ankounac'haet war ar roll-se ar ger keltiek *briva* « pont », aet da *brucke, bridge* er yezou germaneg a vremañ. Stagadennou-all war *Rev. celt.* 1894, pp. 224-5 (*walatr* = * *Valuatir* — *Valfadir*) ; 1914, p. 119 (*dēvovidus* — *Tiveden*) ; 1920-1921, pp. 185-7, 368-9. H.a.

(9) En euskareg-bremañ e kaver geriou stummet-heñvel ouz geriou keltiek ha kenster d'ezo : *andre* « maouez », hen-geltieg * *andera* (furm wregel diwar * *anderos*, aet da *andier, landier* « lander » e galleg), iwerzoneg *ainder* « merc'h yaouank », brezoneg *anner, ounner* ; *artza* « arz », hen-geltieg *artos* ; *iratz* « raden », hen-geltieg *ratis* ; *izokin* « eog », hen-geltieg *esox* ; *lur* « douar », hen-geltieg *lâros* « leur » (eur *p* a zo da lizerenn-dal er ger-se, er yezou indezeuropek-all, da skouer el latin *ex-plorare* ; da *f* ez a ar *p*-se er germaneg : *flur, floor*) ; *tegū* « ti » hen-geltieg *tegos, tigos* (hen-vrezoneg *tig*), *Rev. celt.* 1907, p. 106 ; Dottin, *Langue gauloise*, 1920, p. 127, n. 1.

(10) Amprestadennou ameeun digant ar c'heltieg (da lavarout eo amprestadennou graet dre 'hent ar germaneg) eo ar geriou finnek *ammatti* « karg, implij » (keltieg * *ambaxtion*) ; *arbe* « herez » (keltieg * *arbion*) « *rikki* « rouantelez » (keltieg * *rigion*) ; *verta* « kevatal » (keltieg * *verton* « talvoudegez »). Eun amprestadenn graet war-eeun e vije ar finneg *tarvas* « loen bras » (keltieg *tarvos* « taro »). Ar Gelted, baleerien-vro touet ha magerien vras a loened, biou ha kezeg, o dije degaset d'ar Finned tirvi da werza. Eur ger finnek-all, *hepo* « marc'h », ha d'ezañ beza heñveloc'h diwar welout ouz ar c'heltieg *epos* eget ouz ar



Hogos ker pouezus-all eo bet roll sevenadurel ar brezoneg en inizi ar Gwalarn e-pad m'edo enez-Vreiz kevrenn en Impalaerded Rom. Ar vrezonegerien a zo bet neuze hantererien etre Iwerzon ha Rom. Drezo o deus Iwerzoniz graet anaoudegez gant micheriou, arzou ha kredennou Kreisteiziz Europa, ha testeniet eo al levezon en deus bet ar brezoneg d'ar mare-se dre an niver a c'heriou anezañ aet en iwerzoneg (11). An darn-vuia eus ar geriou latin bet amprestet gant an iwerzoneg, en o zouez ar geriou o sellout ouz ar gristeniez, a zo bet degaset dre hanterouriez ar brezoneg (12). Gouzout a raer e oa penn-abostol Iwerzon, sant Patrik, eur Brezon anvet Sukatus e keltieg (13). N'hellan a-hend-all nemet menegi amañ an emastenn souezus eus ar vanac'hiez en enez-Vreiz, e Kembre dreist-holl, er VI[vet] kantved. Brudeta manatiou ar Vrezoned ez oa neuze re Lanildud, Langarvan ha Bangor Iskoad, war an Dourdoue, nepell diouz Kêrleon (Chester e saozneg) (14).

skutheg-iraneg *aspos-aspa*, a c'hallfe, daoust da se, beza eun distresadur diwar hemañ.

(11) Kavet e vo roll ar geriou brezonek amprestet gant an iwerzoneg war ar *Rev. celt.*, 1909, pp. 207-9 ; 1920-1921, pp. 231-2.

(12) Penna labour da lenn a-zivout an amprestadennou latin er Yezou brezonek eo levr F. Loth, *Les mots latins dans les langues brittoniques*, 1892.

(13) *Hegad* e vije deuet da veza an ano-se e brezoneg-bremañ. Bez' eo bet ar furmou-a-dremen *Sukat* (VI[vet]- VII[vet] kantved), *Hukat, Hokat* (VII[vet]- IX[vet] kantved).

(14) N'eus netra o testenia e vije bet manatiou breizat e rannvroiou-all an enezenn. Manati Menez-Ambri, e-kichen Kêrgaradog (Salisbury) hag ar manati anvet e brezoneg *Bangor Wedren*, en Avalac'h (Glastonbury), a zo bet savet an eil hag egile e mare ar roueed norman hag anjouat a Vro-Saoz. — Sklerijennadou war an Iliz Vreizek e Dom Gougaud, *Les Chrétientés celtiques*, eil mouladur, 1911. Kelennus al levr-se, nemet anzav a ranker

Kaera ha padusa oberenn ar Vrezoned d'ar mare-se eo bet, hep arvar, savidigez eun Nevez-Vreiz en tu-mañ da Ganol Vreiz-Veur, en Arvorig. Gant stourmerien, gant brezelourien eo bet savet rouantelez Vreiz-Vihan, gant an elfennadou eus poblañs Vreiz-Veur na felle ket d'ezo na ṣuja d'ar Saozon, na zoken kenveva ganto en hevelep bro. Da lavarout eo gant ar pep gwella eus eneziz e-keñver ar vreizadelez. Eun dibab a zo bet eta, e derou istorek ar vro-mañ, kevatal d'an hini a zo bet e derou Stadou-Unanet Amerika. Deuet eo amañ ar pep nerzeka hag ar pep breizeka eus ar Vrezoned a veve e kevrennou kreisteizel, kreiz ha reterel enez Preden (15). Ne vanas e-touez ar Saozon, ouspenn an drubarded hag ar reneaded ma komz anezo hengouniou Kembreïz, nemet an danvez mevelien ha sklaved.

n'en deus ket pec'het an aozer, p'edo ouz hen ober, gant re a garantez ouz ar Gelted. Keñveria barn an aotrou J. Loth diwar e benn, war *Rev. celt.*, 1911, pp. 488-94.

(15) An darn-vuia eus an divrôerien a reas o annez en Arvorig a zeue eus ar Vrezoned a veve er c'hreisteiz d'an Tavoez, etre Kent ha Devon, da lavarout eo er gevrenn a Vreiz-Veur anvet Arlec'houez Galedin e dournskridou Iolo. Re an Argoadou (*Midlands* e saozneg) hag ar Reter o deus darbaret ivez, moarvat, danvez-pobla d'an Arvorig. N'eo ket hep abeg e kaver, war eun dournskrid aozet en Arvorig en X[vet] kantved, ano brezonek penna stêr a zo en Argoad enez-Vreiz en hanternoz d'an Tavoez : an Trient (*Trent* e saozneg, *Treunta* e gře Beda, *Trisanto* en hen-geltiêg). A-enep d'ar pez a zo bet lavaret alïes, ar Vrezoned eus kevrennou kreisteizel, kreiz ha reterel an Enezenn, o tec'hout rak ar Saozon, n'int ket aet da glask minic'hi er c'hevrennou kornok anezi, rak ar c'hevrennou-se (Kerne-Veur ha Kembre) n'oant ket evit maga eur stank a boblañs ha degemer enbroïdi a vagadou. Tremoria a oa ret da dec'herien an douarou aloubet. — *Preden* eo unan eus anoiou kosa enez-Vreiz. Er varzoniez, e veze graet anezi ivez, gant Brezoned ar Grenn-amzer, *an Enez-Vel*, *Melenez*, *Enez ar Gedern*, *Klaz Merzin* (*Merzin* = *Moridunon* ?).



Da skora ar Stad nevez-savet gant ar vrezelourien, e teuas, er VI[vet] kantved, menec'h eus Kembre evit ober diouz ezommou relijiel o c'heneneziz divrôet. Ganto e voe savet Iliz vreizek Breiz-Vihan, a zelleze e gwirionez hec'h ano dre ma oa ar brezoneg ar yez anezi krec'h-traoñ.

Tamall a c'heller ouz saverien Vreiz-Vihan an diou wanenn-mañ :

1° An nebeut emgleo a zo bet etre divrôerien ar V[vet] kantved. E-lec'h mont holl a-gevret da ober o annez en Arvorig, en em strewi a rejont e meur a lec'h war an douar-bras, lod anezo o vont da chom war douarou vak a oa e bro ar Frizoned (16), lod-all o tiskenn ken izel er c'hreisteiz ha Kallaïkia, e korn gwalarn al ledenez iberiek. Ar re-mañ a hañval beza bet stank o niver, pa 'z eo gwir e voe anezo meur a eskopti. Betek an X[vet] kantved da vihana, e padas Sez *Brittonia* e Kallaïkia (17). Ma vije bet, er V[vet] kantved, emgleo a-walc'h evit dastum an holl zivrôerien a enez-Vreiz en Arvorig *lato sensu* (18), e vije bet kaset da benn

(16) Prokopios, *De bello Gothico*, IV, 20, p. 560 (mouladur Dindorf, Bonnae, 1833). War ar Vrezoned-se, e tlefed lakaat an anoiou-lec'hiou-mañ meneget gant Gustav Lagneau : *Brittenburgo*, kreñvlec'h koz en aber an hen-Roen, nepell diouz Cathwyk ; *Brettenberg*, aradennad-runiou en Ost-Friz, tost da Ler ; *Bretaasche Heide*, brugegou etre Koveerden ha stêr Ems (G. Lagneau, *Ethnogénie des populations du N.-O. de la France*, 1876, p. 18, danevell ha notenn 6) (diwar *Rev. d'anthropol.* 1875).

(17) Dom Gougaud, *op. cit.* eil mouladur, p. 111.

(18) Da lavarout eo an Arvorig Vrasa, en em astenne, er Ia kantved kent H.S., war-du ar Reter en tu-hont d'ar stêriou Olen (*Orne* e galleg, *Olina* en hen-geltieg) ha Loez (*Lêdos* e hen-geltieg, *le Loir* « al Loer » e galleg), betek en amezegiez ar Saena-Izelá ha kompezennou Belez (*Belisia* en hen-geltieg, aet da *la Beauce* e galleg), Kamilh Jullian, *Hist. de la Gaule*, I, 1908, pp. 486-94.

adkeltiegidigez Gwalarn Galia, dizarbennet aesoc'h argadadegou Skandinaviz, ha pellaet e vije diouzimp an daou benn-abeg mantrus-se a wanded m'emañ evit Breiz-Vihan distervez he gorread-douar ha diouyezegez he foblañs.

2° An dizunaniezou a ziwanas hag a greskas e-touez diskennidi an enbroïdi. E-lec'h beva a-unvan etrezo-holl, ha gouestla an holl nerziou a zeue d'ezo eus o spered brezelgar, eus o lorc'hentez-ouenn hag eus stankder ar ganedigeziou en o zouez, da astenn ha da gadarnaat o zrevadennou etrezek ar Reter a-benn grounna tamm-ha-tamm en o rouantelez an holl vro bet piaouet gwechall gant Arvorigiz, e foranjont ar pep brasa eus o nerziou hag eus o amzer e stourmadennou-diabarz na voent ket hepken difrouez a-grenn d'ar vreizadelez, hogen noazus-kenañ outi.

An diou wanenn-se lakaet er-maez, n'heller nemet meuli al labour breizek graet en Arvorig gant an divrôerien eus enez-Vreiz er V$^{vet}$ kantved ha gant o diskennidi betek an X$^{vet}$ kantved. N'heller nemet estlammi ouz nerz ha beoder an emskiant vrôadel he deus o lakaet a-du da ober al labour-se. Da dañva klokded o oberenn, ret eo mont d'ar skridou n'eus nemeto bremañ a gement a rofe hent d'eomp da dostaat an nesa m'eo gallet ouz tud an amzer-se hag ouz o buhez pemdeziek : an Dihellou. Bama a ranker neuze ouz stumm breizek an dud hag an traou. Trec'h dre-holl e vez an anoiou-tud brezonek, sounn, saourek, ha kadarn, leun a vlaz hag a dalvoudegez. Emañ o para en anoiou-se, en anoiou-paotred dreist holl, ar spered breizkar ha brezelgar war eun dro a enaoue ar Vrezoned o deus



bevet eus ar V$^{vet}$ d'an XII$^{vet}$- XIII$^{vet}$ kantved (19). Eun drugar eo an anoiou-se evit an hini a verv en e greiz karantez ar brezoneg hag ar vreizadelez, hag a zo heug ennañ ouz romanegachou ha gallegachou al latinelez. Gouzout a ran ervat n'oa ket Brezoned eus an holl dud a weler o tougen anoiou brezonek an dihellou. Kalz anezo a oa, hep mar, tud brezonekaet pe war emvrezonekaat. Nemet petra 'ra kement-se pa c'hou-

(19) Setu amañ, da skouer, eun teskad eus an anoiou-se diwar *Chrestomathie bretonne* J. Loth, 1890. Bremañaat a ran an doareskriva anezo, ha, bewech ma c'hellan hen ober, furm ar geriou d'o lakaat dihokoc'h (aesoc'h) da intent : *Aerwiou* « barrek d'an emgann », *Arzanhael*, *Arzbeo*, *Arzleun*, *Arzgoulou*, *Arzvael*, *Brezelan*, *Brezelok*, *Brezelgar*, *Brezelgonan*, *Brezelgougant* (*kougant* « diarvar, diogel, asur »), *Brezelvarc'hog*, *Kadhouarn*, *Kadc'houlou*, *Kadlaouen*, *Kadleun*, *Kadvonok* (*monok* « seven, kourtez »), *Kadwokon* (*gwokon* « brudus »), *Kadneved*, *Kadwallon*, *Damarc'hog* (*da* « mat »), *Dounwall*, *Dounwallon*, *Dounwared*, *Glewhouarn* (*glew* « kalonek, kadarn, dispont »), *Glewlaouen*, *Glewvarc'hog*, *Gwiskhouarn*, *Hervarc'hog* (*her* « hardiz »), *Hirwezen* (eus *gwez* « emgann »), *Houarngen*, *Houarnskoed*, *Houarnwezen* « a stourm gant an houarn », *Houarnwisket*, *Lazhouarn* (*laz* « gwalenn »), *Lewheñvel* (*lew* « leon), *Lieshouarn*, *Maenhouarn*, *Maenwallon*, *Maenfinit*, *Matwezen*, *Merzinhouarn*, *Paskhouarn*, *Paskwezen* « a stourm evit ar Pask » (evit ar Pask breizek, na petra 'ta !), *Primmarc'hog*, *Riwallon*, *Riwezen*, *Riwokon* (*ri* « roue », hen-geltieg *rix*), *Saozhouarn*, *Sulhouarn*, *Tanetmarc'hog*, *Tanhouarn*. Anoiou-merc'hed : *Aourgen* « kaer evel an aour » (*ken* « kaer » ; ac'hano *kened* ), *Argantan*, *Argantken*, *Arganthael*, *Barza*, *Blezwenn*, *Bleunvenn*, *Karadoe* (diwezatoc'h *Karadou*) « dellezek a garantez », *Deuetmat*, *Foeonenn*, *Gloegen* (*gloe* « boull, skedus, kaer »), *Gwennargant*, *Gwennlozoe*, *Gwennserc'h* (*serc'h* « karantez » e brezoneg koz), *Gwennvent*, *Gwennvred* (*bred* « menoz, mennad »), *Gwennvriz*, *Iarna*, *luna* (*iun* « sklerijenn, sked »), *Iunargant*, *Levenez*, *Louargant* (*lou* « goulou »), *Madez*, *Madezoe* (*Madezou* ), *Matganet*, *Monezheiden*, *Onngwenn*, *Sulgwenn*. Keñveria ar pez a lavar Loth, war ar *Rev. celt*, 1903, p. 354, n. 1 : « Ar c'hiz d'ober gant raganoiou kristen n'oa ket diouz grad ar Vrezoned, dreist-holl pa oa da envel merc'hed. Hag ar wirionez a oa ganto. Kalz barzoniezusoc'h eo hon anoiou ».

zer n'eo ket er ouenn, er gwad, er c'horfadur e vez andon ha diazez ar vrôadelez, ha n'eus ket e gwirionez muioc'h a ouenn vrezon ha ma 'z eus a ouenn c'hall, a ouenn latin, a ouenn geltiek, a ouenn c'hermanek, a ouenn slavek, a ouenn ariek pe indezeuropek. *Ar Yez eo a ra ar vrôadelez ha Brezon eo kement hini en deus graet eus ar brezoneg yez e galon hag e empenn.* Hena vro annezet gant ar Vrezoned — an hena hini a anavezomp — eo menez Erkunia, etro derou ar c'henta milved kent H.S. (bloaziou 1050-950) (20).

Ac'hano da enez-Vreiz (pe dre hent ? Hanternoz Galia ? Kornog Galia ? Aquitania ? Iberia ? n'ouzomp ket ; an dreizadeg a lakaer diwar varteze er VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S.), hag eus enez-Vreiz d'ar vro-mañ, er V$^{\text{vet}}$ kantved goude H.S., piou a c'hellfe bremañ spisaat ha niveri an danveziou-gouenn a yeas da ober ar vrezonegerien en o c'havell ha da greñvaat o bagadou war an hent ? Elfennadou diwar holl ouennou Europa a zo aet enno marteze, nemet gwirheñvel

(20) Kenta meneg eus ar Vrezoned a gavomp er skridou eus an Hen-amzer deuet betek ennomp, o laka da veva war menez Erkunia (an aradennadou-meneziou koadek en hanternoz d'an Danao-Uhela ha d'an Danao-Krenn), en amezegiez ar C'hermaned : *entha Bretanoi | Leuka te phula nemontai areimaniôn Germanôn | Herkuniou drumoio parathrôskontes arogkous* « Eno ar Vrezoned, o kantren a-hed pantennou an Erkunia dervek, a genren meuriadou gwenn ar C'hermaned vrezelgar » (Troïdigez Abeozen). En eur skrivagner eus an II$^{\text{vet}}$ kantved goude H.S., Dionusios Periêgêtes, eo e kavomp ar gwerzennou-se, nemet kosoc'h kalz egetañ eo an douaroniez-poblou kounaet enno. Da sevel e varzoneg *Periêgêsis tês oikoumenês* « Ergerz endro d'ar bed annezet », en deus Dionusios lakaet da dalvezout danveziou tennet eus levriou an douaroniourien c'hresian gosa, ar re a veve kent ar V$^{\text{vet}}$-VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. Keñveria H. Hubert, *Les Celtes*, I, 1932, pp. 261-2. Diwar-benn Dionusios Periêgêtes, D'Arbois, *Principaux auteurs*, 1902, p. 285.



eo e voe en o zouez, evel e-touez ar poblou europat-all kempred ganto (21), an dud nep-gouenn, an hironed, oc'h ober ar pep muia eus ar boblañs. *Ar Yez avat a zo bet evit an holl dud-se war eun dro eun ere ous o c'henstrolla etrezo hag eun aroues ous o diforc'ha diouz ar poblou-all.* Ha gwelloc'h arouezinti-vrezel d'en em voda en-dro d'ezi ha da stourm n'oa ket egeti. Eus ar steudad-kantvedou en em astenn adal ar V$^{\text{vet}}$ kantved goude H.S. betek an X$^{\text{vet}}$, e c'heller ober *Kantvedou ar Brezonekaat*, pa 'z eo gwir ez eus bet anezo *ar c'hantvedou m'eo bet kaset en-dro an adkeltiega an Arvorig gant ar Vrezoned*. Ar remziadou a vevas e-pad ar c'hantvedou-se a zellez kaera hag enorusa ano a c'heller ober eus tud : *stummerien bobl*, *stummerien eur bobl vrezon nevez*, pa 'z int deuet a-benn da vrezonekaat Arvorigiz, d'o c'heltiekaat adarre. An ober bras-se a zo bet kaset da benn diouz an doare koz a zo ivez an doare-natur d'ar yezou d'en em leda : *dre goms ha klevout komz*. Ar pennou-pobl hag ar pennou-kredenn, kement den a oa kevrenn oberiant e framm ha stern ar vrôad, roueed, tierned, mac'htierned, brientinien, brezelourien, beleien, eskibien, menec'h, a oa anezo-holl Brezoned, *lorc'h enno gant o yez hag o breizadelez*, ha fae enno, da heul, ouz poblañs romanekaet al ledenez. *N'o deus ket teurvezet deski ar romaneg, ha ret-mat e voe d'ar romanegerien deski ar brezoneg evit o c'hlevout.*

Pa voe diskroget diouz an doare-ober-se, da lava-

(21) Diwar-benn ar gouennou disheñvel aet da ober ar c'hermanegerien, lenn E. Pittard, *Les Races et l'Histoire*, 1924, pp. 96-100, 197-213, 241-72, 324-33 ; G. Kraitschek, *Beiträge zur Frage der Rassenmischung in Mitteleuropa* (renta-kont gant F. de Zeltner war *Anthr.* 1921, p. 141).

rout eo pa zeskas ar vrientinien ar romaneg aet da c'halleg, neuze e paouezas ivez ar brezoneg d'en em leda ha da c'hounit tachenn er broiou-krec'h. Tri darvoud-all ouspenn a zo bet kaoz d'ezañ da argila ha da goll er warlaeziou kement tachenn a oa bet gounezet gantañ :

1° Damziboblidigez ar vro gant argadadegou drastus an Normaned en $X^{vet}$ kantved (22). Eun engroez a Vrezoned, ar pep uhela hag ar pep breizeka anezo, a zivrôas d'ar mare-se, hag a yeas da glask minic'hi e Breiz-Veur e-lec'h e voent degemeret mat gant ar Saozon. Eur c'halz anezo ne zistrojont ket (23). Brezoned-all, eun niver, a gouezas en emgannou. Da lakaat adarre dindan gounid ar maeziou bet didudet, e reas galv Alan Baro-tort war served Bro-C'hall, dre ouestla

(22) Arvestit ouz kartenn ar vro etre Sant-Brieg ha Dinan, da skouer. Souezet e viot gant daou dra : 1° ar stumm brezonek-rik a zo gant an darn-vuia eus an anoiou lec'hiou-annezet a bouez, kêriou ha bourc'hiou ; 2° gallegez-rik, en enep, an anoiou gant an darn-vuia eus al lec'hiou-annezet dibouez, kêriadennouïgou, touinellou, maneriou, atantou, a-strew war ar maez. An darn-vuia eus an anoiou gallek-se n'o deus ket ar stumm da veza koz : *Belleville*, *Beaulieu*, *Vauvert*, *Bien-y-vient*, *La Bonne-Compagnie*, *Bel-Orient*, *Beausoleil*, *La Pironnais*, *La Ribourdais*, *La Haulière*, h. a. Stummet kosoc'h egeto eo an anoiou brezonek distreset a gaver amañ hag ahont en o mesk : *Carbenon*, *Carbien*, *Carmoen*, *Carquité*, *Carivan*, *Cargre*, *Carfo*, *Cardillon*, *Carquois*, h.a. Ken ma lusker da gredi eo bet gwechall kalz brezonekoc'h maez ar vro-se eget na roje da gredi ar c'henta sell graet ouz ar gartennad-anoiou anezañ. An dibobla gant ar brezeliou en deus lakaet da steuzia an darn-vuia eus an anoiou brezonek a oa war ar maez kent an $X^{vet}$ kantved, hag an adpobla gant gallegerien en deus rôet d'ar maez-se ar stumm gallek a zo gantañ bremañ.

(23) Dom Gougaud, *op. cit.*, pp. 348-51. Diwar-benn ar Vrezoned a reas o annez e Wareham (Dorset) hag an enskrivaduriou o deus lezet eno, Edm. Mac Clure, *British Place-Names in their historical Setting*, London, 1910, pp. 161-2.



rei e frankiz da gement hini anezo a zeuje da ober e annez e Breiz. Da heul an holl zarvoudou-se, en em gavas gwanaet gouenn ar vrezonegerien ha kreñvaet gouenn ar c'hallegerien er vro-mañ. Ne vije ket bet a-walc'h kement-se, koulskoude, evit lakaat ar Brezonekaat en argoll. Gwasoc'h a c'hoarvezas :

2° Diskaridigez an Iliz vreizek hag an enbroïdigez e Breiz, en $XI^{vet}$ kantved, a venec'h c'hall a vagadou. Eus o zroïdigez d'ar gristeniez en $III^{vet}$-$IV^{vet}$ kantved, o doa ar Vrezoned miret giziou a-grenn diouto o-unan, nemet dibouez e-keñver kredenn : eun doare touzadurpenn disheñvel diouz hini kloer ar poblou-all, eun deiz-ha-bloaz evit lida ar Pask ha na glote ken gant deiz-ha-bloaz ar pep brasa eus ar gristeniez, h.a. (24). Ouspenn-se, n'o doa biskoaz pleget da anzav beli arc'heskob estrenvrôek hag arallyezek Tour, ha kadoret o doa evito o-unan e Dol eun arc'heskob kenyez ha kengwad d'ezo. Iliz Roum hag ar C'hallaoued, ar c'hermanegerien kerkouls hag ar romanegerien anezo, en em unanas evit ober an heg ouz ar Vrezoned en abeg d'an traou-se, ha tamm-ha-tamm, dre hir-rendaeli, gourdrouza, irienni, heskina ha dismegañsi (ar gloer estren a zeuas hag e rejont diforc'herien-gredenn ha dizivouderien eus ar Vrezoned) e teujont a-benn eus o zaol. An touzadur-penn breizek, ar Pask breizek, h.a., a voe dilezet, ha torret arc'heskobelez Dol. Gwasa taol, avat, a voe skôet en $XII^{vet}$ kantved. War zigarez e oa en em silet gwall-voaziou (serc'herez ha simoniez) en Iliz Vreiz, e voe graet galv neuze war venec'h Bro-

(24) Klevet e vo hiroc'h diwar-benn an traou-se dre lenn levr Dom Gougaud, *Chrétientés celtiques*, eil mouladur, pp. 95-6 109-33, 175-211.

C'hall evit stourm ouz an droug hag adreiza an traou en eskoptiou, manatiou ha parreziou Breiz. A-viliadou e teuas, diwar laeziou, domed eus urziou hag abatiou o doa bet da c'houzañv kalz, hag e-pad meur a gantved, eus marc'hekadegou argadi ha preizata ar Vrezoned er broiou-krec'h : Sant-Florent, Sant-Albin, Sant-Serj, Marmouster... Meur a abeg o doa gant-se da veza trôet a-enep an traou breizek. Warno, pe war an diskibien a rejont e-touez romanegerien ar vro, e lakaan distrujidigez an dournskridou brezonek (25). Warno ha war o diskibien, hep mar ebet ar wech-mañ, e tleer teurel kenta diwan, pe, evit lavarout gwell, kenta kreñvaat ar spered divrezonek na reas nemet kreski abaoe, a-hed ar c'hantvedou ; e-touez eul lodenn vrasoc'h-vrasa eus kloer Breiz-Uhel.

3° War-lerc'h ar gallekaat eus an Iliz-Vreiz, e teuas ar gallekaat eus ar Stad vreizek gant kadoridigez Gallaoued war dron an duged a Vreiz en XIII[vet] kantved. Hennez e voe marvusa taol skôet ouz ar vreizadelez er vro-mañ. N'heller tenna netra talvoudus d'ar vreizadelez eus istor dugelez Vreiz e-pad an tri c'hant vloaz (1212-1532) ma voe renet ar Vro gant ar c'hallegerien. Ha d'ezi beza dishual diouz rouantelez Bro-C'hall, ha d'ezi kaout hec'h emrenerez, gall, ha gall penn-da-benn, gall krec'h-traoñ, e oa ar Stad dishualse dre yez he renerien, ker gall ha m'emañ hizio Wallonia, Gallhelvetia (kevrenn c'hallek Helvetia) ha provins Kebek. An duged c'hall a Vreiz n'o deus graet netra evit derc'hel ar brezoneg er renk kenta hag en enoriou, evit hen skigna, evit hen stuzia, evit hen kentelia, evit mirout outañ da vont d'en em ranna ha da

(25) Sellout ouz an notenn a zo izeloc'h.



drefoedi e-touez ar bobl izel. N'eo ket deuet war o spered lakaat trei e brezoneg levriou-meur-diazez ar gristeniez, an Testamant koz hag an Testamant nevez. N'o deus ket mennet kennebeut sevel enklask war an dournskridou brezonek koz ha mirout outo a vont da goll dre o dastum en diogell ha lakaat ober adskrivadurion diouto (26). Brezoned a ano hepken eo bet ar Stadrenerien-se, dall o spered ha serret o c'halon ouz kement a oa oc'h ober priz ha talvoudegez ar vreizadelez. An tri c'hant vloaz m'o deus renet war Vreiz a c'hell beza graet anezo Kantvedou an Divrezonekaat, Kantvedou ar Gallekaat. Eun amzer a ragaozerez eo bet evit Breiz, kent d'ezi mont da brovins e rouantelez Vro-C'hall e 1532, da c'hortoz ma kollje

(26) Enebourien ar vreizadelez, bepred o klask kement a c'hell hen disteraat, o deus lavaret n'oa ket a zournskridou en o yez gant ar Vrezoned. Disgwirheñvel eo, rak deuet e oant eus kevrennou Breiz-Veur a oa bet enlouc'het douna gant giziou, anaoudegeziou hag arzou ar Romaned. Hengouniou Kembreïz, er Grennamzer, a ya en enep betek lavarout e oa aet gant ar Vrezoned o tivrôa d'an Arvorig hogos holl zournskridou Breiz-Veur. Ouspennse, e kaver en dihellou hag er skridou-all eus an Arvorig betek an XIII[vet] kantved doareou da arouezia er skritur soniou ar brezoneg, m'eo anat diwarno e oa boas ar Vrezoned da skriva o yez. Aroueziet e vez peurliesa ar gensonenn-c'houez amgleo dre an dent (*th* kembraek) dre *th*, hag ar gensonenn-c'houez hegleo dre an dent (*dd* kembraek) dre *d*. Da skouer : 1° *arth* « arz », *Bath* « Baz ». *buorth* « buorz », *brith* « briz » (skrivet ivez *bris* e 864), *coth* « koz », *Crauthon* « Kraozon », *diurth* « diouz », *garth* « garz », *lath* « laz » (gwialenn), *marthou* « marzou », *nerth* « nerz », *reith* « reiz », *uuerth* « gwerz » ; 2° *aroed* « arouez », *Ardon* « Arzon » (aet da *Arhon* e gwenedeg) ; *bard* « barz », *beduu* « bezo », *Blauued* « Blaouez », *bud* « buz » (trec'h, gounid), *louuinid* « levenez », *monid* « menez », *Neidin* « Neizin » (aet da *Naïn* e gwenedeg), *Porthoed* (skrivet *Porzoed* en XIII[vet] kantved ha *Porzoez* e 1267) « Porzoez », *Roderch* (skrivet ivez Rozerch e 1397) « Rozerc'h », *roed* « rouez », *Sidun* « Sizun », *Urvoed* « Urvoez », *uuid* « gwez ». Diwar *Chrest. br.* J. Loth.

betek hec'h ano hag hec'h unded evel bro dre an departamantekaat e 1789.

Amzer an duged c'hall : amzer a laoskentez hag a zilez evit kement a oa breizek e gwirionez, amzer a waskadenn evit an arouez-veur a oa o tiforc'ha ar Vrezoned diouz ar poblou-all : ar Yez ; amzer m'en em gavas dibennet, dinerzet, izelaet ha vilaet ar Yez-se, m'eo aet war rannyesaat, war baouraat ha war drefoedekaat. Amzer an duged c'hall : amzer ma voe forchet enni tamm-ha-tamm ar fals-Vreiz-se a zo hizio dindan hon daoulagad, Breiz c'haouiat ha touellus ar c'hallegerien, n'eo Breiz nemet diouz an ano hepken, evel n'eus ken bremañ netra a geltiek, netra a c'halianek e gwirionez er Men, en Anjou, er Poatou hag en Touren nemet an ano a zougont (27). Daoust hag eus an tri c'hant vloaz-se eo e c'hell dont d'eomp an avel yac'h a dle hon digleñvel hag hon nerzekaat, an awen-veur a dle dibrada ha goursevel ac'hanomp er

(27) Anjou ha Poatou a zo dinaouet eus *Andegavum*, *Pictavum*, ha gwirheñvel eo e oa ar re-mañ furmou latinaet eus anoiou hengeltiek a vroiou *Andegavon*, *Piktavon* (reisoc'h e vije moarvat skriva *Pixtavon* e keltieg), diveret diwar an anoiou-pobl *Andegavi*, *Piktavi* (*Pixtavi*), *Piktones* (*Pixtones*). Anje ha Poatie a zo an andon anezo en *Andegavis*, *Piktavis*, anoiou-kêriou deuet e boaz en IIIvet kantved goude H.S. Men ha Touren a zo diwar anoiou latin *Cenomania*, *Turonia*, savet gant ar gloer a veve e gre Merowingiz ha Karolingiz, ha degemeret e yez ar bobl en IXvet-Xvet kantved. An anoiou koz, boazet e marevez an Impalaerded roman e oa *Cenomannicum*, *Turonicum* (keltieg * *Kenomannikon*, * *Turonikon*), savet diwar an anoiou-poblou *Kenomanni*, *Turones*. *Turonicum*, aet da * *Touronge*, * *Tourange* e galleg koz, a vev c'hoaz er ger diveret *Tourangeau*. Eus *Cenomannicum* e teuas ar ger diveret *Cenomannicellum* a zo anezañ c'hoaz e galleg dindan ar stumm distreset *Manceau*. Kenta kevrenn an ano, *Ceno-*, aet da *Cel-*, *Ce-* e galleg koz, a zo aet da get evel ma reas en ano *Le Mans* « Ar Mans », galleg koz *Celmans*, *Cemans*, diwar *Kenomannis*, Dauzat, *Noms de lieux*, pp. 61, 188-9.



stourm a zo da ren ? Kerkouls e vefe d'eun den klañv gant an derzienn klask parea dre vont da ober e annez en eul louseo pe e-kreiz eur c'heun. Hogen, eus ar marevez end-eeun m'edo en he sav-sounn rouantelez ar Vrezoned, hag araozañ, eus ar marevez m'edo o vleunia hag oc'h en em astenn dre Europa Impalaerded ar Gelted, eus ar skoueriou meur a ziwanas stank en amzeriou-se, eus ar Spered o bevae, hag anezo nemetken, e c'hell dont geriou-stur awenus ha salvus evidomp : *unvani*, *unyeza*, *gwellaat* ha *kreski*.

*Unvani ar Yez :* an hen-vrezoneg (28) hag ar c'heltieg koz, yezou a boblou bras war emastenn, yezou a sevenadurez, a oa yezou unvan. Unvan e tle dont adarre da veza ar brezoneg -bremañ, da vihana an hini a skriver hag a gomzer evit beza klevet gant an holl vrezonegerien desket. Ar renadurez, ar gelennadurez, an deskadurez, ar ouiziegez, an ijinerez, ar c'henwerzerez, e berr an holl oberiantizou a lakaer dindan an ano a sevenadurez, n'hellont ket ober gant rannyezou. Eur yez unvan a zo ret d'ezo. Penaos unvana ar brezoneg ? Setu tremen tregont vloaz a zo bremañ m'emañ an Ao. Fransez Vallée, harpet gant an Ao. Emil Ernault, o tiskouez an hent hag o rei ar skouer. N'eus nemet eun doare skiantek ha poellek d'hen ober : kemer, da ziazez ar yez unvan, brezoneg Leon, dre m'emañ dre vras gwelloc'h miret eget ar rann-

(28) Hag ar c'hrenn-vrezonek ivez, betek war-dro an XIIvet-XIIIvet kantved, da vihana. D'ar mare-se eo e verzer ar c'henta arouezioù eus ar rannyeza (J. Loth, *Chrest. br.* p. 184). Gwall-stank n'eo ket an arouezioù-se. Hervez Loth (*op. cit.*, p. 327), an diforc'heta eus an holl rannyezou brezonek bremañ, an hini aet ar pella diouz brezoneg unvan ar Grenn-amzer, ar gwenedeg, ne stagas da gemer stummou stank diouti hec'h-unan nemet er XVIvet-XVIIvet- kantved.

yezou-all, dre ma kaver ennañ, en o ledanded, en o c'hlokded, ar geriou brezonek. Nemet, e kel lies tro ma chom berr al leoneg, m'eo skort, pe faziet, pe c'hallekaet, trei diwarnañ ha kemer digant ar rannyezou-all ar pep gwella, ar pep reisa, ar pep brezoneka a zo enno, ken evit soniou-diazez ar yez, ken evit ar geriou, ken evit an doareou-lavar hag ar frazennadur. Da skouer : 1° diwar-benn ar soniou-diazez : an *h* garo, eur son hag a denn da vras ar viridigez anezañ da amzer-da-zont ar yez, a zo aet da get e yez Leon, hag hen miret mat e yez Treger : hen ampresta digant Tregeriz evit distaga ar brezoneg unvan. 2° diwar-benn ar geriou : ampresta *beure* digant an tregerieg, *naouez* digant yez Kerne, *bri* digant yez Gwened ; h.a. Dre gantadou eo e c'hellfed steudata amañ geriou brezonek mat, keltiek-rik, pe c'heriou latin ha romanek peurvrezonekaet, da ampresta evel-se digant ar rannyezou. Kemend-all a c'hellfed ober evit an doareoulavar hag ar frazennadurez (29). Disheñvelderiou rannyezel e stumm ar geriou a c'hell beza lakaet a-wechou da dalvezout er yez unvan a-benn ober digemmadennou talvoudus e ster ar geriou-se. Da skouer : an anogwan daou-stummet *dare-daro* ; *dare* a c'hell beza implijet hepken evit lavarout « prest », ha *daro* evit lavarout « azo ». An anoiou-verb en *-out*, e boaz e Kerne-Izel, a ro tu da zisheñvelout er brezoneg unvan an ano-verb diouz ar ger-etre tremenet, ha sklaeroc'h e teuont da veza an eil hag egile diwar an digemma-se.

Nemet da c'hallout didouezia evel-se ar geriou mat

(29) Skoueriou eleiz a vo kavet e pennadou F. Vallée a-zivout ar Yez embannet war *Groaz ar Vretoned* (1898-1920) ha war *Feiz ha Breiz* (1920-1930 : *Pajennad Breuriez Veur ar Brezoneg*, moulet peurliesa e-touez embannou kenwerz ar gelaouenn-se).



hag an doareou-lavar reiz diouz ar re-all, da ober eun dibab skiantek da vat, ret eo anaout istor-diabarz ar yez hag ar yezou kerentiet d'ezi, dreist-holl ar c'hemyez hag ar c'herneveg. Ret eo gant-se e vefe yezobraeg hag ar c'herneveg. Ret eo gant-se e vefe yezoniourien, keltiegourien e-touez ar vrezonegerien evit ober al labour-dibaba-se.

Ar brezoneg unvan a zo anezañ eta eur c'hendastum eus ar pep gwella, eus ar pep reisa, eus ar pep keltieka a gaver er brezonegou beo, e brezonegou ar bobl. Rak, a-enep d'ar pez a lavar enebourien ar yez unvan, n'eus ket *eur* brezoneg beo, *eur* brezoneg eus ar bobl. Bez' ez eus kement anezo ha ma 'z eus a barreziou e Breiz-Izel, ha gwasoc'h zoken, rak er parreziou m'emañ ar brezoneg gwall-lakaet en argoll gant ar galleg, bez' ez eus hogos kement a vrezonegou ha ma 'z eus a vrezonegerien, pa 'z eo gwir e c'heller er parreziou-se mont eus tud koz o komz brezoneg c'houek ar vaezidi dic'hallek a veve e-kreiz an XIXvet kantved da dud yaouank o trefoeda hag o c'hallekaat ar yez eus ar gwasa, dre dremen dre bep seurd pazennadou-etre a zistreserien-all. Ar brezoneg beo, brezoneg ar bobl, evit an dud dall ha youlet-fall meneget uheloc'h, eo e gwirionez ar brezoneg a gomzer en o farrez, ha ker gwir eo kement-se ma kammgemeront evit geriou hen-vrezonek, krenn-vrezonek,kernevek Kerne Breiz-Veur, kembraek, pe evit geriou forchet zoken, kement ger diwar brezoneg ar parreziou-all n'eo ket anavezet en o hini (30).

*Unyeza ar Vro*. Ar pal pell eo hennez, hogen ivez

(30) Bez' em eus, em dihellaoueg, eul lizer digant eur barz brudetbras e derou an XXvet kantved. War al lizer-se, e-touez meur a rebech souezus, e kaver hemañ : Fransez Vallée en deus amprestet *mezeven* digant ar c'hembraeg !

ar Pal Dreist ma tle tenna davetañ holl strivadou ar vrezonegerien, ar Mennad Meur a dle enaoui ha kalonekaat ar stourmerien evit ar Yez. Sellout ar rannvroiou bet kollet gant ar brezoneg abaoe an XIvet-XIIvet kanved evel kollet da virviken evitañ, plega ma chomfe da virviken ar brezoneg kaeliet er c'horniou a Vreiz-Izel m'emañ o krak-veva hizio, kement-se a vefe kroui en-dro d'ar yez eun aezenn-voug a bellafe buan diouti an holl dud tuet dre natur pe dre zeskadurez d'an embregereziou meur. Stuzerez mat ar Yez en amzerda-zont a c'houlenn start ma vo labouret *disehan-kaer dalc'hmat* da ledanaat, da ec'honaat, da greski ar rannvrôadou tud o komz brezoneg *evit ma vo suraet 'muiouz-mui da hemañ, dre eun andon founnusoc'h-founnusa bemdez a yezerien, an niver dereat a skrivagnerien en deus ezomm da deurel sked evel yez a sevenadurez war holl dachennou ar Gouzout.* En eur vro vihan evel Breiz, re eo kaout diou yez war eun dro. Unan eus an diou a dle beza skarzet kuit, ha n'eus ket ezomm da lavarout amañ ez eo ar galleg a rank beza kemeret da oan an aberz. Hervez ar Reiz rik, n'eus nemet eur yez a gement a dlefe beza komzet, kenteliet hag enoret amañ : ar Brezoneg an hini eo, dre ma 'z eo dinaouet eus galianeg enez-Vreiz, ha dre m'emañ, da heul, nesa ha tosta hêr d'ar vro lezet diberc'henn gant maro galianeg Galia. Ar galleg hag ar rannyezòu romanek-all a zo er vro-mañ yezou- alouber, bet degaset dre argadennou-brezel eus ar c'hrisa o deus hadet ar c'hañv hag ar glac'har e miliadou a diegeziou, bet degemeret diwar vrazoni, laoskoni ha dallentez, bet gwriziennet diwar reneadelez ha trubarderez. Evit eur Gall n'eo ket reneadi eo deski ar brezoneg ha klask ober anezañ yez e empenn ha yez e galon.



*Eun distro nemetken eo da hen-lavar e vro.* Rak, m'en defe dalc'het galianeg Galia da veva ha da veza komzet betek ennomp, klaoustre a-walc'h e vije deuet da veza heñvel pe zamheñvel ouz ar brezoneg (31).

*Gwellaat ar Yez.* Da genta : dre lakaat da dalvezout an holl binvidigeziou, an holl c'halloudegeziou, an holl ampartizou a zo enni, hag a zo lakaet muioc'hmui en argoll gant levezon drastus ar galleg. D'an eil : dre her c'hlokaat war-bouez sevel ar geriou nevez a zo ret d'ezi evit beza e gwirionez eur yez a sevenadurez. Evit se derc'hel d'ar reolennou heuliet gant Fransez Vallée en deus boulc'het al labour-se ha kaset anezañ war-raok pell a-walc'h. Mont an nebeuta ma vo gallet d'an amprestadennou, ha pa vefent zoken digant eur yez nevez-keltiek-all, kembraeg, kerneveg

(31) Bez' ez eus gant ar pezig a anavezomp eus galianeg Galia etre ar Ia hag ar Vvet kantved goude H.S., eun nebeut aroueziou o lakaat anat edo o c'hoarvezout d'ezañ darn eus ar c'hemmadennou o deus degaset galianeg enez-Vreiz da stumm ar brezoneg : 1° Troïdigez an diou lizerenn *sr* e penn ar geriou e *fr* : *Froudis*, ano galianek (en IIvet kantved goude H.S.) ar stêr anvet bremañ Bresle e galleg. *Froudis* eo an hevelep ger hag ar brezoneg *froud*. En hengeltieg, e lavared *srutus*, hag evel-se e voe kendalc'het da lavarout en iwerzoneg : *sruth* « stêr ». 2° steuzidigez ar *g* etrevogalennek e galianeg-izel evel e brezoneg : hen geltieg * *kagio* a ya da *caio* e geriadur galianek Endlicher (savet er Vvet kantved ; miret d'eomp gant eun dournskrid eus an VIIIvet kantved) ; keñveria ar brezoneg *kae*, diwar * *kagio*. Hen-geltieg *vertragos*, *vertraga* « reder bras » (doare levran) (I a kantved kent ha goude H.S.) a ya diwezatoc'h da *vertraha* (furm testeniet gant skridou an IXvet kantved) ; keñveria ar brezoneg *troed*, *troad*, diwar * *tragetos* ; *Mantalomagos*, latinaet an dibennger anezañ e *Mantalomagus*, a ya da *Mantalomaus* er VIvet kantved ; keñveria ar brezoneg *ma* « tachenn » (e *goariva*), diwar *magos*. 3° Troïdigez ar *b* etrevogalennek e *v* e galianegizel evel e brezoneg : hen-geltieg *aballo* a ya da *avallo* e Geriadur galianek Endlicher ; keñveria ar brezoneg *aval*. 4° Troïdigez ar *v* hen-geltiek e penn ar geriou e *gu*, *g* e galianeg-izel evel e brezoneg : *Vertempa* a ya da *Vuartempa*, *Guartimpa*

pe c'houezeleg. An amprestadennou digant ar galleg dreist-holl a zo da dec'hout diouto keit ha ma c'heller ober, dre ma lakaont en arvar keltiegez ar Yez. Rak talvoudusa stumm a zo er yez eo ar geltiegez-se, ha gant-se e tle beza, neket miret hepken, ar pez na vije ket a-walc'h, hogen lakaet da dalvezout ha da greski en eun doare reiz ha skiantek. O sevel geriou nevez diwar-benn ar skiantou, arabat a-hend-all heulia piz-ha-piz, evel diwar dostennerez, ster ar geriou gouiziek boaziet e galleg, rak kalz eus ar geriou gouiziek-se a zo fall ha na lavaront ket mat ar pez a zo da lavarout. Poueza mat an dra a zo da envel, evezia kement tu a zo ennañ, ha, diwar an enklask-se, sevel d'ezañ eun ano brezonek stummet diouz tro-ijin ar yez. Dre vont gant an hent-se e vo savet geriou mat na vezo ket anezo briz-drevezadennou nemetken eus ar galleg. Hag

(IX[vet] kantved), *Guartempe* hizio ; *Vida* a ya da·* *Vuida*, *Güida*, hizio *Guye* ; *Vinda* a ya da * *Vuinda*, *Vuanda*, *Gande* breman. Keñveria ar brezoneg *gwenn*, diwar *vindos* ; *gwez*, diwar *vidus*, h.a. Bez' ez eus direizderiou, evel ar galleg poblek *verne*, *vergne* « gwern », diwar *vernos* ; an anoiou-lec'hiou *Vernoy* (galleg), *Vernet* (provañseg), diwar *Verneton* ; *Verdouble*, diwar *Vernodubron* ; *Vernantes*, diwar *Vernemeton* ; *Woëvre*, diwar *Vobera*, h.a. An direizderiou-se a zo o tont emichañs eus lec'hiou Galia ma varvas abred-kaer ar galianeg, kent m'o dije gallet c'hoarvezout ennañ kemmadennou ar brezoneg. E traonienn ar Roen-Izela, ma voe mouget ar galianeg gant ar germaneg er Ia pe en II[vet] kantved goude H.S., ar *g* etrevogalennek, a oa anezañ c'hoaz d'ar mare, a zo manet en anoiou-lec'hiou germanekaet : *Marmagen*, *Dormagen*, *Remagen*, *Neumagen*, h.a., diwar *Markomagos*, *Durnomagos*, *Rigomagos*, *Noviomagos*. Disheñvelderiou a zo bet etre emdrôad galianeg Galia hag emdrôad galianeg enez-Vreiz. *S* hen-geltiek e penn-kenta ar geriou ne deo ket aet da *h* e galianeg-izel evel e brezoneg, da zezvarn da vihana diouz ar geriou manet e galleg : *somart*, *savart* « havreg », diwar *somaro*, *samara* (ar ger brezoneg a zo diwar * *samrika*, *samarika*) ; *Saône*, diwar *Saukona* ; *Sarthe*, diwar *Sarta*, h.a.



er c'heñver-se e c'heller beza laouen a-walc'h gant an darn eus al labour a zo bet graet betek-hen. Trec'h d'ar geriadur gallek a sevenadurez eo ar geriadur brezonek, n'eo ket hepken dre ma 'z eo sklaeroc'h, furmet evel m'emañ a c'heriou brezonek aesoc'h da intent, aesoc'h da zistaga hag aesoc'h da gouna eget geriou iskis ar galleg (digenveizadus a-grenn da neb na oar ket yezou maro an Hen-amzer), hogen, ouspenn, dre ma vez peurliesa dereatoc'h ster ar geriou brezonek-se eget ster ar geriou gallek. Sklaeroc'h ha gwelloc'h e pep keñver eo, da skouer, *hirberrberrad* eget *dactyle*, *kevredadouriez* eget *sociologie*, *euzolifant* eget *dinothérium*. Gwelloc'h eo *soufra* eget *vulcaniser*, o veza n'en deus an doue koz Vulkan man da welout en obe-ratadenn-se eus an ijinerez-bremañ. Gwelloc'h eo ivez *aradennad-veneziou* eget *chaîne de montagnes*. H.a. Ne vije ket diaes grounna amañ eleiz a skoueriou-all diwar Geriadur bras F. Vallée.

Keltiegez ha Brezonegez ar Geriadur a denn da vras (32).

Da vrasoc'h c'hoaz e tenn keltiegez ha brezonegez an doareou-lavar, an troiou-prezeg, ar frazennadur, ar

(32) N'eo ket hep abeg e lavaran amañ *brezonegez* ouspenn *keltiegez*. Bez 'ez eus e brezoneg eleiz a c'heriou, d'ezo ar stumm brezonek hep ma teujent koulskoude eus ar c'heltieg : *ac'hub*, *beleg*, *kimiad*, *dalif*, *dasorc'hi*, *embreger*, *falaoueta*, *felu*, *frealzi*, *gonvor*, *heskemen*, *imbourc'h*, *jao*, *lab*, *labous*, *pesk*, *skriber*, *sidan*, *souin*, h.a. Bez' ez eus anezo amprestadennou koz digant al latin hag ar Yezou romanek, pe digant ar yezou germanek, ar saozneg peurliesa (*falaoueta*, *frealzi*, *lab*, *skiber*, *sidan*, *souin*). Peurvrezonekaet ez int bet en o stumm gant labour ar c'hantvedou, ha ret eo hizio endevout lagad akuit eur yezo-niour evit o didouezia diouz ar geriou brezonek-all a ouenn geltiek. Tremen hepto n'heller ket ober, o veza ma 'z eus anezo ouspenn an hanter eus ar geriadur.

gevreadurez. Kalz gwevnoc'h eo yezstrollerez ar brezoneg eget yezstrollerez ar galleg. Bez' ez eus e brezoneg, ouspenn-se, eur builhentez-dreist a zoareou-lavar eus ar gwella, eus an taolennusa. Arabat lezel ar vammenn-se a vuhez, a nerz hag a binvidigez evit ar yez da vont da goll. Skoueriou mantrus hon eus a yezou o deus kollet evel-se o zroiou-lavar dindan levezon heskus ha drastus eur yez estren : an iwerzoneg-bremañ hag ar c'hembraeg-bremañ dindan levezon ar saozneg, ar yezou finnek (finlandeg hag estoneg) dindan levezon ar yezou germanek (33). Da ziwall ez eus eta, ha seul vuioc'h da ziwall ma n'eus ket a lennegez vat e Yez ar Vro. Ar C'hallaoued, ar Saozon, an Alamaned, hag an darn-vuia eus ar poblou-all a Europa, o deus pep a lennegez mat ha pinvidik bet savet gant tud o doa peurzesket ar yez a skrivent er c'helenndiou hag a oa bet desket d'ezo pep tra er yez-se. Dre lenn hepken levriou an dud-se e c'hellont deski o yez. Netra heñvel amañ e brezoneg. An dud o deus skrivet ar brezoneg a zo bet, adalek ar XVIvet kantved betek hizio, ar pep divrezoneka, ar pep galleka eus poblañs Vreiz-Izel, beleien ha liked tremenet dre ar skoliou, ar c'hloerdiou hag ar c'helenndiou latin-ha-gallek, *ha kollet ganto dre forz latinat ha gallega bemdez, a-hed bloaveziou, ar skiant eus tro-anien ar brezoneg*. Mall, ha tremen mall eo, trei penn d'ar vaz war ar poent-se, dre en em voda etre brezonegerien desket ha sevel kelc'hiou studia ha dic'hallega ar Yez, e-lec'h na vo komzet nemet brezoneg, ha brezoneg c'houek : eun dra bennak heñvel ouz Kambrou-helavarouriez (*Rede-*

(33) Diwar-benn germanegidigez ar frazennadur e finlandeg hag en estoneg, lenn Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924, pp. 180-2 (pennad gant A. Sauvageot).



*ryke Kunst, Kunst van Rhetoryke*) ar flamankegerien (34).

*Kreski.* N'eo ket hepken leda hag astenn ar brezoneg war c'horre ar vro a vennan lavarout dre ar ger-se, hogen e uhelaat ivez, dre zigeri d'ezañ, war maeziou ar Gouzout, kement tachenn a zo ret d'eur yez a vremañ he fleustri evit beza e gwirionez eur yez a sevenadurez. Berrweleien pe zalleien, hag a gri forz bewech ma saver e brezoneg estr eget gwerziou, soniou, peziou-c'hoari ha sorbiennou evit ar bobl, a ankounac'ha n'eo ket ar bobl-se evit mirout he yez anez e teufe da labourat ha da ober gwarloniez en he c'hreiz ha war he zro frammataerien ha sternataerien boblañs kenyez d'ezi. Hogen n'eo ket gant marvailhou, peziou-c'hoari ha kanaouennou hepken e c'heller maga ar pep uhela hag ar pep kreñva eus an dibabou-tud-se

(34) A-zivout Kambrou-helavarouriez ar Flamanked, lenn F. Brunot, *Histoire de la langue française*, VII, pp. 272-3. — Enor da skrivagnerien vrezonek an XIXvet kantved, adalek ar Gonideg, dre m'o deus gwelet e oa ret didouezia ar brezoneg diouz ar ar galleg ! Enor dreist-holl d'ar stourmer koz ha kalonek Fransez Vallée dre n'en deus pleget biskoaz da heulia boaziou fall brezonegerien ar bobl kamm-levezoniet gant ar galleg, ha dre m'en deus argaset didruez diouz e skridou ampreadennou diezomm a-seurd gant *gwetur* (e-lec'h *karr*), *frezez* (e-lec'h *sivi-llorz*), *abalamour* (e-lec'h *en abeg da, dre ma*), *morse*, *jamez* (e-lec'h *biskoaz, birviken, nepred, kammed*), h.a. Strisaat ar ster eus ar geriou brezonek a ouenn geltiek (evel ma ra brezonegerien ar bobl evit *karr, sivi*, h.a.), o mirout evit an implij izela, vila, ha lakaat en o lec'h geriou gallek evit an implij uhela, a zo *digeri frank dor ar yez d'ar Gallekaat*. Ar rannyezou romanek koueriadekaet ha lakaet en argoll gant ar galleg, er broiou-krec'h, *o deus kollet pe a zo o vont da goll dre an hent-se ar pep gwella eus ar geriadur a zeue d'ezo war-eeun eus latin an Hen-amzer* (testeniou gant A. Dauzat, *Vie du Langage*, 1910, pp. 167-8, 204-26 ; *La Géographie linguistique* « ar Yezoniez-douaronia », 1922, pp. 151-93.

da-zont. Bouedou-all a zo ret d'o spered, ha dre-se ne ziwanint biken ma na gavont ket er yez-mañ meuziou speredel diouz o blaz ha diouz o ezommou. Ec'honmeurbet eo, a-hend-all, maeziou ar Gouzout, ha gwallzifur e vefe dispriza an tachennou izela anezañ. Ken talvoudus da vuhez ar Yez e vefe, da skouer, eul levrkegin skrivet aketus e brezoneg reiz hag eul levr-studi war ar gevredadouriez. Rak gant al levr-kegin e vefe tizet eur rummad-lennerien (pe lennerezed kentoc'h) a vanfe diziraezus d'an eil levr.

*Unvani, Unyeza, Gwellaat, Kreski.* Eun daolenn-labour hounnez a c'houlenn, evit beza kaset da vat, obererien ha neket lavarerien, labourerien ha neket leñverien, unvanerien ha neket meskerien ha rendaelerien. Braster ha Kaerder ar Paliou da dizout a dle lakaat da devel, er c'halonou lec'hiet-mat hag en eneou uhel, an dizunvaniezou mantrus pe heugus a sav diwar an emc'hloar anoazet ha karanteziou trevariet ouz ar rannyez-mañ-rannyez pe ouz doareou-skriva warlerc'hiet, gallekaet pe fall-heñchet en eur c'hiz pe c'hiz. Ar rendaeladegou diwar-benn an doare-skriva a ra, abaoe eur c'hantved, brasa levenez enebourien ar brezoneg, ha n'eo ket hep abeg, rak ganto e vez kollet amzer ha nerziou a vije gwelloc'h lakaet da draou talvoudusoc'h. An dud a nebeut a spered pe a nebeut a zeskadurez a zo techet da goll o amzer gant mibiliachou a savont da benngredennou a feiz, nemet n'eo ket ret e rafe diouz o skouer an dud-all. Istor ar saozneg hag ar galleg a laka anat n'en deus an doare-skriva pouez ebet nag evit ar mad nag evit ar fall e buhez eur yez. O doare-skriva fall ha warlerc'hiet n'en deus ket miret ouz ar saozneg hag ouz ar galleg da zont da veza yezou bras a sevenadurez, yezou holl-



vedel, komzet, ar saozneg gant kant hanterkant milion
a dud, ar galleg gant eiz ha daou-ugent milion.
Lakaet keñver-ha-keñver gant doareou-skriva diskiant
an diou yez veur-se, doare-skriva ar brezoneg unvan
a zo eur burzud a aesder hag a sklaerder. Kenaozet
eo bet tamm-ha-tamm gant hiniennou eus brasa hag
enorusa anoiou a zo e-touez ar vrezonegerien : an
Tad Maner (en deus degaset ar *c'h*), ar Gonideg (ar
*k*, ar *g* kalet hag an *w*) (35), Fransez Vallée hag Emil
Ernault (an *lh* gleb, hag an *y* evit *i* kensonenn). Dege-
meret eo bet gant Emgleo ar Skrivagnerien e 1907. A-
walc'h eo ! Ar wirionez a zo gant ar c'hrenn-lavar
gallek :

*A chacun son métier,*
*Et les vaches seront bien gardées.*

« Da bep hini e vicher — Ha diwallet mat e vo ar
saout ». D'ar c'hrammadegourien ha d'ar yezoniou-
rien, d'an dud o deus, evel Vallée hag Ernault, treme-
net o buhez war studi ar yez, hag a anavez an istor-
diabarz anezi, e oa diskoulma kudenn an doare-skriva.
Diskoulmet o deus ha degemeret eo bet o diskoulmad
gant an holl skrivagnerien a youl-vat. A-walc'h eo !

(35) N'eus nemet tud peurc'hallekaet o doare-sellout evit kavout
abeg er *k*. Boas e vezan abaoe va bugeliez da lenn brezoneg
skrivet hervez ar Gonideg ha biskoaz n'eo bet feuket d'in va
daoulagad gant al lizerenn-se. En tu-hont d'ar gwir abeg en
deus degaset an implij anezi, e-lec'h ar *c*, e brezoneg unvan,
e tellez ar *k* karantez ar vrezonegerien dre ma 'z eo bet e boaz
a-goz gant ar Gelted Ar c'henta lizerennegou bet degemeret
gant ar Gelted evit skriva en o yez eo bet al lizerennegou
etruskek ha gresiek m'emañ o ren enno ar *k* ha neket ar *c*.
Diwezatoc'h e voe implijet stank ar *k* gant ar Vrezoned manet
e Breiz-Veur. N'eus nemet teurel eur sell ouz oberennou ar
gentvarzed moulet war ar *Myvyrian Archaiology of Wales* evit
gwelout e veze boaziet ganto ar *k* stankoc'h eget ar *c*.

N'eus bremañ d'ober nemet mont war-raok dre staga gant labouriou-all, talvoudusoc'h ha dudiusoc'h war eun dro, en eur lezel ar pennou fall, an dud aheurtet en o sorc'hennou da gabouilhat el lizerenneg evel bugale.

Bez' ez eus, e brezoneg nevez, eur ger kaer a lavar muioc'h eget ar ger gallek kenster d'ezañ : EMGENREIZ eo ar ger-se (36). An Emgenreiz a zo war eun dro an *emreiz,* an hini en em suj an unan d'ezañ, hag ar *genreiz,* a ra d'an unan kenoberia gant ar re-all. D'ar vrezonegerien a danvay kened ar ger ha kened an traou a zo dindanañ, d'ar re a ouezo ober dioutañ, e teuy an nerz hag an trec'h en eun doare ken diarvar ha ma teu an heol war-lerc'h an noz : « Buz ha buhez ! » evel ma veze youc'het e brezoneg koz (37).

*Unvani. Unyeza. Gwellaat. Kreski.* Truezomp d'an dud digalon ha dinerz n'int ket evit tañva hoalusted al labouriou en em gav berrzastumet er pevar ger-se. Ken dedennus ez int e gwirionez ha m'emañ bet, evit ar veajourien hag an drevadennourien eus Europa e-pad ar pevar c'hantved diweza, digeri d'ar sevenadurez nevez-vedou tremor, hag, evit ar ouizieien kempred d'ezo, sevel, diwar anaoudegeziou nevez, skiantou nevez. Amañ ivez emañ pep tra da groui hag eur

(36) Implijet eo bet evit ar wech kenta, ha diwar atiz Fransez Vallée en doa e savet, e 1930, e pennadou manet diembann eus *Istor ar Bed* a-zivout Zouloued Su-Afrika.

(37) *Buz* « gounid, trec'h » e krenn-vrezoneg, e meur a anoden : *Buzik, Buzok, Buzkar, Buzheñvel, Buz-houarn, Buzc'houlou, Buzmonok (monok* « kourtez, seven »), *Kadvuz, Kenvuz, Houarnvuz,* J. Loth, *Chrest. br.* pp. 112, 194. Ne alian nikun da ober gant ar ger-se er-maez eus ar youc'hadenn kenganet meneget en danevell. Aner eo klask dazorc'hi geriou maro seurd gant hennez pa n'o deus ket lezet er brezonegou beo kerent d'en em harpa warno.



bed nevez-flamm da sevel en eur yez manet gwerc'h betek-hen diouz pep implij skiantek, ha hi donezonetoc'h koulskoude eget ar galleg war gement a sell an emastenn eus an deskadurez hag eus ar sevenadurez. Bez' he deus bet, gwir eo, kollou bras m'eo aes kaout eun alberz anezo dre studia keñver-ha-keñver an henanoiou-tud e-touez Brezoned an Arvorig ha skridou kembraek ar Grenn-amzer. Anat diwar ar c'henstudi-se e oa ar brezoneg, en $X^{vet}$- $XII^{vet}$ kantved goude H.S., unan eus gwella ha pinvidika yezou Europa (38). Aner eo leñva dre n'o deus ket ar Vrezoned a veve er c'hantvedou-se tizet gwelout ar pez o doa da ober gant ar yez dispar piaouet ganto. Aner eo leñva da leziregez-spered ar c'hant milion a Vrezoned o deus bevet etre an $X^{vet}$ kantved hag an $XIX^{vet}$ ha d'ar c'hollou bras he deus bet ar yez da c'houzañv en abeg da ziegi ar remziadou-tud-se. Ken aner-all eo leñva da wanderiou, berrenteziou, berrwelderiou ha faziou dazorc'herien vrudet an $XIX^{vet}$ kantved. Trôomp hon daoulagad ouz kement bro ma 'z eus bet enni dibabou-tud evit ober ar pez n'eo ket bet graet amañ, ha greomp diouz skouer an diavaezourien-se.

En e levr *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz,* Brest, 1931, en deus Roparz Hemon advoulet tri fennad eus ar gwella bet embannet da genta e 1923-1924 : *Breiz hag ar Bed* (pp. 19-30) ; *Lenneges* (pp. 47-54) ; *Hent ar Skrivagner* (pp. 94-103). En tri fennad-se ez eo bet diskouezet fraez ha splann, evit ar wech kenta, Hent ar Silvidigez d'ar vrezonegerien. Nebeut a dra a gavan da staga outo amañ. War a gredan, kenta ha talvou-

(38) Pinvidikoc'h c'hoaz eget ar brezoneg e oa an iwerzoneg d'ar mare-se.

dusa traou o deus ar vrezonegerien yaouank da anaout — komz a ran eus ar re anezo a zo barrek da zont da frammataerien boblañs — eo 1° *talvoudegez-dreist an amzer* a labour bepred a-du gant ar re a oar lakaat da dalvezout pep munutenn anezi, ha bepred a-enep d'al lezireien ha d'an dargudeien ; 2° *talvoudegez-dreist al labour a c'hell ober an den prevez,* gwech drezañ e-unan, gwech dre gevredi gant tud-all heñvel outañ ; 3° *talvoudegez-dreist an deskadurez-uhel,* « ar ouiziegez », dre ma tiwall an nep he fleustr diouz touelladou triaklerien ar stourmou politikel ha kevredadel, dre ma laka da ziwana ha da greski er pep gwella eus he fleustrerien perziou-mat eus an talvoudusa, perziou denel e gwirionez : eveziegez, prederiadurez, hirstrivérez, kempouez-spered, emvestroniez, diuntuegez, eeunvarnerez. Ar skiantou talvoudusa eo ar skiantou a ro sklerijenn war ar vuhez : war buhez an den, war buhez ar yezou, ar sevenaduriou hag ar c'hevredadou-tud. Dre o hir-bleustra e teuy, eun deiz-pe-zeiz, dibabou-tud a-benn da dec'hout diwar ar gelc'hdrôad faziou reuzius, atao an hevelep re, ma vez o redek drezi an dud, abaoe ma 'z eus eus an denelez.

N'heller ket labourat er vro-mañ en eun doare frouezus evit ar brezoneg hag ar vreizadelez ma trôer kein ouz ar ouiziegez hag ar bed. Diskiant pe dall-put an neb a zislavar ! Ar ouiziegez a ro an tu da zidouezia, en eostad a ginnig d'eomp ar bed, an talvoud diouz an didalvoud, ar mad diouz ar fall, an traou a bouez diouz an traou dibouez. Greomp hor mad anezi. *Rei a ra tro d'eomp da ober gwell, war poentou-zo, eget hon diaraogerien, da dec'hout diouz faziou o deus graet. Sod-dall e vefemp o tremen hepti.*

Ma vije bet gant an dasorc'herien vrudet a veve en



XIX[vet] kantved, Kêrmarker, an Ao. 'n Eskob Graveran, h.a., eun anaoudegez reiz eus buhez ar yezou, o dije kemeret o zu eus m'edo peuz-diskol Breiz-Izel neuze (39) evit sevel dre-holl skoliou brezonek, hag evel-se e vije bet miret ha salvet ar yez e meur a barrez m'eo aet da get abaoe. D'ar mare-se end-eeun edo Balkaniz a veve dindan yeo an Durked, ar Vulgared hag ar C'hresianed dreist-holl, o sevel dre-holl skoliou evit deski o yez d'ar vugale. Kaer-dispar al labour a zo bet graet gant ar poblou-se, war dachenn ar skoliata, e-pad kenta hanterenn an XIX[vet] kantved, hag e tellezfe c'hoaz, hizio an deiz, beza danevellet e brezoneg. Hogen, pe zianav e vanas al labour-skoliata-se da Gêrmarker ha d'ar Vrezoned veur emskianteksall, pe n'oa ket enno a-walc'h a nerz-kalon evit ober diouz skouer Balkaniz.

En holl geñveriou-se (da lavarout eo talvoudegez an amzer, talvoudegez al labour a c'hell beza kaset da vat gant an den prevez pe drezañ e-unan pe dre gevredi gant tud-all heñvel outañ, talvoudegez an deskadurez uhel), e kredan e vefe mat lakaat e brezoneg al levriou-mañ :

1° Gab Melin, *L'orientation particulariste de la vie* « Emreteridigez ar vuhez davet ar breveziadegez », embannet war ar *Science sociale,* miz genver 1910. Goude ober eun nebeut kemmadennou (an nebeuta ma vo gallet) el levrig-se evit hen lakaat da glota ouz

(39) « Charlez a Vro-C'hall, en unan eus e skridou (e galleg) a c'houlenne ma vije savet e kement parrez a zo e Breiz eur skolig-pobl vrôadel oc'h ober gant ar brezoneg da rei d'ar vugale an deskadurez kenta. Merka a rae e vije aes-tre kavout e-touez ar sakristed danvez-skolaerien d'ar skoliou-se » (Notenn gant F. Vallée).

ezommou ar vreizadelez, e c'hellfe dont da wella breviel ar breizoberer, da vammenn a nerz evit tud ganet en eur vro a zo bet mouget enni pep embregerez preveziadel abaoe meur a gantved. An notennou stank e traoñ ar pajennou a c'hellfe heñcha davet labourioù-all, mat ivez da lakaat e brezoneg en eur stumm-pestumm : troïdigez, krennadur, adaozadur.

2° *De la méthode dans les sciences* « Diwar-benn ar reiz-labourat er skiantou », embannet e ti Alcan, 1924 (seizvet miliad), 1928 (trizekvet miliad). Unan eus ar brasa talvoudegeziou a c'heller da denna eus pleustrerez poellek ar skiantou eo ar boaziou mat a ro ar pleustrerez-se d'ar spered. En oberenn a venegan amañ ar pennadou talvoudusa da drei e vefe ar re diwarbenn an istor hag ar skiantou-harpa anezañ : kevredadouriez, yezoniez, istor lennegel, h.a. Goudese, e teufe ar pennadou diwar-benn skiantou an natur. Ar pajennadou a-zivout an uheljedoniez, avat, a c'hellfe beza lezet a-gostez divorc'hed-kaer. Re uhel vri a vez douget d'ar skiant-se gant ar C'hallaoued desket. Er-maez eus an nebeut tachennou ma 'z eo emzao ober gant an uheljedoniez, e vez noazus a-grenn al levezon anezi dre ar plegou a ro d'ar speredou en em ouestlet d'ezi. Ar wirionez war an uheljedoniez hag an uheljedoniourien, er c'heñver-se, a zo bet lavaret gant F. Lot, *La Fin du Monde antique*, 1927, pp. 190-1, ha gant G. Le Bon, *Psychologie de l'Education*, pp. 300-10 (eus ar pemzekvet miliad, 1912).

N'eo ket er skiantou ment ha niver e kavo frammataerien ha sternataerien ar bobl vrezon nevez an deskadur a zere outo, hogen e skiantou ar vuhez, e skiantou an den. Seul dounoc'h e vezint aet en anaoudegez ar skiantou-se, seul vuioc'h a chañs — hag a lañs —



o devo da dec'hout diouz ar gelc'hdrôad faziou ma hañval beza tonket redek drezi dibaouez da gement brôad-tud a zo.

E-keñver an talvout d'ar breizoberer, eun digemm a zo da ober, en Istor, etre an Istor politikel (Istordiabarz hag Istor-diavaez ar Stadou) hag an Istor sevenadurel. N'eo ket eur ouiziegez wall-dalvoudus anaout anoiou hag oberou ar bolitikerien vras ha vihan a zo bet o troieta, o tripal, oc'h irienni ha plapenni war leur-c'hoari ar bed abaoe m'emañ sklerijenn an Istor o para warni. En Istor politikel, an dud a zeu o anaoioù war c'horre, an dud vrudet, damvrudet pe anaanoiou war c'horre, an dud vrudet, damvrudet pe anavezet, a vez re al'ies tud a wall-skouer en eun doare-pezoare, pe e meur a zoare : laeron, gaouiaded, pilpouzed, tostennerien, iriennerien, trac'hoanteien, lorc'heien, huñvreerien, meskerien, freuzerien, alouberien, gwaskerien, h.a. Eur gwall-vec'h d'an eñvor mirout o anoiou. Eur saotr d'ar spered anaout o c'hammdroiou. Seurd anaoudegeziou, gant douget ma 'z eo mab-den d'an emheñvelaat, a dennfe da greski c'hoaz en hon touez ar spered a bartizanerez, a gen-sortach, a zo unan eus ar gwasa gwalennou a gastiz o reuzia e Breiz bremañ.

Eun dalvoudegez hepken a zo stag ouz anaoudegez an Istor politikel : drezi e teuer da anaout tu-gin mab-den, tu teñval ar poblou, tu fall ar c'hevredadou-tud. An Istor politikel a laka da ziwana e kalon e bleustrerien eur fur a zisfiziañs hag eun dleet mat a gasoni ouz al Loen gwall-noazus (40) m'eo bet, m'emañ *ha*

(40) An noazusa eus an holl loened noazus, an hini ma tleer ar muia en em ziwall outañ, dre ma 'z eo an ijineka hag ar speredeka.

*ma vezo da virviken* an Den evit an Den. Mad-all ebet da denna eus an aridennad hir-landon ha heugusbrein a grizderiou, dislealderiou, trubardereziou, heskinerezou, mac'homerezou, digalonderiou, viltañsou ha sotoniou bet graet gant an dud, a-hiniennou pe a-strolladou, abaoe derou an Istorvez. Mad-all ebet, nemet eur gentel veur a uvelegez (izelegez). Er mor bras-se a fank hag a wad, n'eus ket eur ouenn-dud, n'eus ket eur vrôad, eur renkad eus ar Gevredigez, eur gredennad relijiel, politikel ha kevredadel ha na ve ruz he daouarn ha leun-barr ganti he bec'hiad-pec'hedou.

An Istor sevenadurel, avat, hennez a zo talvoudusdreist, dre ma pled gant kement skourr a zo el labour bras gwellaat, pinvidikaat ha kaeraat ar Vuhez bet kaset da vat gant mab-den : arz, lennegez, ijinerez, gouiziegez. Hogos ken talvoudus-all e c'hell beza an Istor kevredadel, gant ma vo pleustret ha displeget evel ma 'z eo dleet, diouz doare ar ouiziegez rik, da lavarout eo hep treuzvarn diwar ouenn, renk pe sevenadur.

N'eus gounid ebet, evit ar vrezonegerien desket, da denna eus anaout dre ar munud buhez hag oberou tud evel Aleksander-Veur, Julius Kaezar, Tchingiz-C'han, Hernando Kortez, Napoleon Koz, Lenin, Mussolini ha Hitler. Eur vammenn dispar a nerz, avat, e c'hellfe beza evito kaout da lenn en o yez buheziou beajourien vras evel Vankouver, Behring, La Condamine, A. von Humboldt, Mackenzie, Jalm Pattie, Willard (41), De

(41) Avanturiou romantheñvel ha redadennou risklus Jalm Pattie a-dreuz d'ar vro en em astenn etre Nevez-Veksiko ha Nevez-Kalifornia, beajou an Doktor Willard war riblou ar Río Bravo del Norte eus e aber d'e vammenn a dalvezfe ar boan o



Waldeck, Niebuhr, Seetzen, Burckhardt, Macdonald-Kinneir, Mountstuart-Elphinstone, W. G. Palgrave, H. Barth, D. Livingstone, H.M. Stanley, Knud Rasmussen (42), pe buheziou gouizieien evel Anquetil-Duperron, F. Champollion, H. Rawlinson, Jalm de Morgan (43), an Tad V. Scheil, an Ao. 'n Eskob Loeiz Duchesne (44), ar chaloni Ulis Chevalier, H. Cordier, Karl Lumholtz (45), Oskar Montelius (46), Erland Nordenskiold (47), Herman F.K. ten Kate (48), Jose Toribio Medina (49).

danevelli e brezoneg. Gwelet o deus an eil hag egile korn mervent Norz-Amerika en e zudiusa, kent an emastenn drezañ eus an dreuz-sevenadurez.

(42) Diwar-benn Knud Rasmussen, lenn ar pennad mat-tre moulet war *Journ, de la Soc. des Américanistes*, 1933, pp. 371-4. Beajou Barth ha Livingstone a zo bet trôet e galleg, beajou Stanley ivez (ar re a reas en Afrika) hag e emvuheziadur (danevell e vuhez skrivet gantañ e-unan). A zivout De Waldeck, lenn R. Cortambert, war *Rev. de Géogr.* miz Du 1880. Diwar-benn ar veajourien-all, J. Verne, *Hist. des Grands Voyages et des Grands Voyageurs*, levrenn II : *Les Grands Navigateurs du XVIIIe* siècle, 1886, *passim* ; levrenn III : *Les Voyageurs du XIXe siècle*, 1887, *pass.*

(43) Pennadou eus ar gwella a-zivout buhez hag oberou Jalm de Morgan (1857-1924) war *Rev. archéol.* 1924, II, pp. 204-22 (gant S. Reinac'h) ha war *L'Anthropol.* 1924, pp. 467-71 (gant Marselin Boule).

(44) Pennad diwar-benn e vuhez hag e oberou gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1922, II, pp. 158-70.

(45) A-zivout labouriou K. Lumholtz, lenn *L'Anthropol.* 1922, pp. 342-3. E vuhez, evel beajour, a zo bet danevellet gantañ e-unan (*My Life of Exploration*), war *Natural History*, levrenn XXI, New-York, 1921.

(46) Pennad gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1921, II, pp. 396-7 ; gant M. Boule, war *L'Anthropol.* 1921, pp. 610-1.

(47) Pennad eus ar gwella diwar-benn Erland Nordenskiold gant an Doktor P. Rivet, war *Journ. de la Soc. des Américanistes*, 1932, pp. 295-307.

(48) Id. 1931, pp. 236-42 (pennad gant P. Rivet).

(49) Id. 1931, pp. 244-7 (gant P. Rivet).

An anoiou o tont da genta war va spered a skrivan amañ, nemet nag a re-all, dre gant ha kant, hag a zellezfe beza meneget ouspenn !

Emañ dindan va daoulagad, pa skrivan kementmañ, roll ar veajourien marvet en Afrika e-pad an XIXvet kantved, anezañ eiz pajennad skritur-moul stank (50). Netra trivliusoc'h eget ar roll-se, hag ar meneg berr a zeu da heul pep ano : marvet gant kleñved, marvet diwar eur c'hratadenn-heol, marvet gant ar flus-gwadek, marvet gant ar vrec'h-du, marvet gant ar vosenn, marvet gant an derzienn, marvet gant an derzienn spanaüs, marvet gant ar wall-derzienn, marvet gant an derzienn-empenn, marvet gant droug-ar-c'haro, marvet diwar skuizder, marvet dre zizeriadur, beuzet, lazet en eun darvoud-hemolc'h, lazet gant eun olifant, drouklazet gant broïz, muntret gant broïz, h.a. An darn-vuia eus ar veajourien-se a oa anezo Breiz-Veuriz, Gallaoued, Alamaned hag Italianed. Rollou heñvel ouz hennez a c'hellfed sevel gant anoiou ar veajourien marvet en Azia, Okeania, Amerika hag er rannvedadou trobennahelel.

Ma teu ganen anoiou beajourien ha gouizieien kentoc'h eget anoiou barzed, romantourien, saverien peziou-c'hoari, livourien, kizellourien ha sonourien, n'eo ket hepken dre ma 'z oun troetoc'h ouz an daou rummad-tud-se eget ouz ar re-all, hogen dre ma verzan spis muioc'h a c'hounid evidomp ouz o anaout hag ouz o darempredi, pa 'z eus muioc'h a heñvelderiou etre al labour o deus graet hag al labour a zo d'eomp da ober. Beajourien ha gouizieien o deus labouret pe o-unan-penn, er gouelec'h, pe, gwasoc'h

(50) *L'Afrique nécrologique*, e levr L. Lanier, *L'Afrique, choix de lectures de géographie*, pevarzekvet mouladur, 1909, pp. 32-9.



eget er gouelec'h, e-touez engroeziou tud digas, diseblant outo, pe trôet en o enep, o zremene da sodien, da huñvreerien, da ziskianted, a-wechou zoken da enebourien. Kamm ha kamm, hep fallgaloni, dre zont an eil war-lerc'h egile, dre gas bepred dounoc'h en Dianav eget ar re o doa trevellet en o raog, ez int deuet a-benn da zigeri hentou nevez a vije manet, paneveto, serret da virviken ouz mab-den, rak n'eo ket an dud a gar beva en o aez hag en enoriou o dije o fraeet. Er veajourien a drôas groñs o c'hein diouz holl aesderiou ar vuhez hag a lakas o yec'hed hag o buhez en argoll evit frankaat kelc'h ar broiou anav ha kreski teñzor ar skiantou, er ouizieien a oar en em blega da reolennou-labour striz hag endalc'hus-meurbet, ha poelladi divrud o buhez-pad da zifraosta ha da wellaat an dachenn eus ar Gouzout o deus dibabet, *en daou rummad-tud-se eo e kaver ar perziou-mat ar reta d'eomp evit adsevel, kreñvaat, pinvidikaat hag ec'honaat ar vreizadegez.*

Ouspenn buheziou-tud, e vefe mat skriva ivez istor skiantou-zo (douaroniez, douarouriez, denoniez, tudoniez, kevredadouriez, keltiegouriez, reterouriez, amerikanouriez, h.a.), istor ar c'hevredadou meur a ouiziegez eus Europa hag Amerika, hag istor an embregeziou bras a imbourc'herez, a ijinerez hag a drevadennerez evel m'eo bet, da skouer, ar *Palestine Exploration Fund* « Yalc'had-imbourc'hi ar Palestin », astennidigez an orjalenn pellgelaoui indezeuropek a-dreuz mervent Azia e-kreiz an XIXvet kantved (51), al

(51) Stanley, war a gredan, a gomz eus an orjalenn-se en eil levrenn eus e eñvoriou-beaj anvet *My early Travels and Adventures.* Keñveria *Comment j'ai retrouvé Livingstone*, troïdigez c'hallek gant an itron H. Loreau, eil mouladur, 1876, p. 5.

labouriou ergerzadenni ha ragaozadenni kaset da benn, war-dro an hevelep mare, e Gwalarn Amerika ha Biz Azia gant ar c'hevredad rusian-amerikan a bellgelaouerez (52), al labouriou a lies seurd sevenet en Indez gant Kevredad India ar Savheol (*East India Company*) hag e Su-Afrika gant Kevredad breizveurat dihellet Afrika ar C'hreisteiz (*British South Africa Chartered Company*) (53). En doare-se e vezo lakaet a-wel mat e brezoneg, keñver-ha-keñver gant ar pez a c'hell ober an den a benn hag a galon dre labourat e-unan-penn, ar pez a c'hell ober dre gevredadi gant tud-all *heñvel outañ*.

Daou zoara a zo da berc'henna nerziou ha pinvidigeziou ar Bed : dre an divrôadenni, dre an argadenni war-bouez nerz an armou, diouz giz ar Vrenined hag an Dierned a wechall-goz, pe, a-hend-all, dre vont d'ar mammennou stank ha puilh a anaoudegez a zo en hon amzer, ha dre lakaat e brezoneg ar pep gwella, ar pep kaera, ar pep talvoudusa, ar pep kenteliusa eus ar pez a zesker diganto. Arabat kredi e vefe kement-se ober gaou ouz ar vreizadelez. En enep-rik eo. Houmañ a zeufe buan da givnia, da louedi, a drofe buan e provin-

(52) *The Russo-American Telegraph Company*. A-zivout al labouriou-se, lenn Frederik Whymper, *Voyages et Aventures dans l'Alaska*, troïdigez c'hallek gant E. Jonveaux, 1871, pp. 97-9 ha *pass*. Keñveria E.T. Hamy, *Decades Americanae*, III-IV, 1898, pp. 33-4.

(53) P. Bonnassieux, *Les Grandes Compagnies de Commerce*, 1892 ; A. C. Leonard, *How we made Rhodesia*, London, 1896 ; H. Lincoln Tangye, *In new South Africa*, 1896 ; F. C. Selous, *Sunshine and Storm in Rhodesia*, 1896 ; Chailley-Bert, *Les Compagnies de Colonisation sous l'Ancien Régime*, 1898 ; E. Carton de Wiart, *Les Grandes Compagnies anglaises du XIX$^{e}$ siècle*, 1899 ; Seur Alfred Lyall, *The Rise and Expansion of the British Dominion in India*, 1910. H. a.



siadegez nemetken, ma vefe serret-klos pep dor ha pep prenestr war ti Breiz, mouchet pep goulou ha harzet pep avel-sil eus an diavaez, ha ma kasfe tud an ti o holl amzer oc'h en em sellout ouz goulou o c'hleuzeur. Broiou bras, hag a oa anezo bedou lakaet e-keñver Breiz-Vihan, o deus kredet, diwar emlorc'h, leziregez, disprizañs nay ha kasoni dall ouz an estren, e c'hellent ober evel-se. Nemet gwaz a se en em gavjont ha ne zalejont ket da lac'heria (da zizeria) ha da vont d'ar bas. Bro-Sina en XIX$^{vet}$ kantved eo bet unan eus ar broiou dieveziek-se. N'eo ket yac'husoc'h d'eur bobl beva outi hec'h-unan, dall ha bouzar ouz an diavaez, ha ma vefe d'eun den kas e vuhez pladorennet en e goazez, o sellout ouz begel e gof, evel ma ra fakirien-zo en Indez (54).

(54) Pennad diwar eul lizer skrivet da F. Vallée, d'an 8$^{vet}$ a viz Eost 1934 : « ...Mantrus paourentez, treutder ar menoziou gant [ar] skrivagnerien [vrezonek]. Leun eo ar bed a skoueriou dispar evit an hini a gemer ar boan da glask, skoueriou hag a c'hell beza evidomp eur vammenn *dihesk* da nevezi ha da greski hon nerz. Hag an dud paour-se ne c'houzont nemet randoni atao an hevelep traou, traouigou divlaz bet lavaret naousped gwech dija ! *Eur grak-vuhez n'eo ken !* Hogen *n'eo ket dre grak-veva, dre veva-vevaïk e vo salvet ar brezoneg*. Evel m'en deus lavaret R. Hemon, ret eo lakaat ar pep gwella, ar pep nerzusa a zo er bed da zont ebarz ar Brezoneg, ret eo ober eus heman eur yez veur a sevenadurez, eur yez hollvedel a sevenadurez. Ret eo ma vefe kavet ennañ ar pep gwella eus mammennou ar Gouzout, ar pep kaera eus ar skoueriou rôet d'eomp gant an dud diouz an dibab o deus bevet er broiou-all. Netra ne dalv war hillig ar skouer ! A-hend-all, evel m'am eus lavaret vaunan, *arabat kemmeska provinsiadegez ha breizadegez. Ar provinsiadegez (da lavarout eo strizded, enkded an dremmwel) a zo eur mouglec'h ma varvo ennañ ar vreizadegez. Dieubi, digarc'haria ar vreizadegez a zo ret !* »

# Gouizieien an Izelvroiou

Trei a reomp al linennou da heul diouz eur pennad embannet war « LEON BRO-FLANDREZ » (genver-c'houevrer 1935) :

N'eo ket ar yez a ra braster eur bobl. Bez' ez eo ar pez a oar ar bobl-se ober gant he yez.

Ar vro hag he deus roet d'ar bed Rembrandt ha Rubens, Mikael De Swaen ha Vondel, Hugo De Groot ha Voet, a zo ivez an hini a zo aet ar priz Nobel en amzer-mañ gant nao eus he mibien : Asser, Van der Waals, a savas penna diazez unan eus skourrou ar wreznerzoniez ; Van 't Hoff, a voe gant Bakhuis Roozeboom unan eus saverien douaroniez-natur Bro-Sina ; Kamerlingh Onnes, a zeuas a-benn da zourenni an holl aezennou ; Zeeman ; Lorenz ar steredoniour ; Einthoven, Eykman hag an Tad Van Ginneken. An hevelep bro eo he deus roet, e Roma, da sellva ar Vatikan, e rener, an Tad Stein, ha da skol-veur Sant-Gregor unan eus he mistri vrudeta, an Tad Hoenen, hag ivez kenta dean Kevrenn ar Visionouriez, nevez savet.

Mat eo degas koun en traou-se alies, da ziarbenn ar re a ra fae war hor yez. N'eus tu ebet gwelloc'h da drec'hi hon dislavarerien eget ober gant ar yez-se e pep plegenn, ha gant ampartiz, dre c'henou koulz ha dre skrid. Ma vezomp dismegañset, neuze e kavo d'imp n'omp ket kouezet ken izel-se, e-touez kement a ouizieien a ra enor d'o broad dirak ar bed holl.

Da c'houde e tispleg « LEON BRO-FLANDREZ » buhez gouizieien izelvroiat, deut da c'hounit brud e meur a dachenn : Skiant ar Skritur-Sakr, Lezennouriez, Jedoniez, Naturoniez, Mezegiez, Kartennouriez, Tudoniez, Tisavouriez, Dourrenouriez, Hentou-Houarn, Labour-Douar. Ne droomp nemet an tri fennad-mañ :

(Jedoniez ha Naturoniez)

## SIMON STEVIN (1548-1620)

Ganet e Brugge, e-lec'h ma voe savet eun delwenn d'ezañ e 1845. Anavezet ivez dindan an anoioupluenn : Stephanus, Simon Brugge. Bez' e voe e kargou uhel e Republig ar Rannvroiou-Unanet, mestr-kelenner d'ar priñs Moris, evezier war al labouriou dourrenerez ha merour-meur armeou ar Stadou. Marvet e Leyden. En izelvroeg e savas e benna oberou. E 1068 hepken e voe embannet troidigeziou latin gant Snell Rojden, lesanvet Snellius Leyden, dindan an talbenn-mañ : *Hypomnemeta, id est de cosmographia, de praxigeometria, de statica, de optica,* h.a., hag e 1634 eur mouladur peuzklok eus e oberou.

Re nebeut a dra a zo bet graet en Izelvroiou an Hanternoz hag ar C'hreisteiz da virout e eñvor. Tra ma voe graet embannaduriou hollgaer eus oberou Kristian Huyghens gant Akademia ar Skiantou e Bro-Holland, diaes-kenañ eo kavout levr kempouezoniez Stevin, hag an darn vuia eus dournskridou ar mentoniour gouiziek-se a chom c'hoaz diembann e Middelburg. A-boan ma c'hellfed lavarout koulskoude kement tra en deus graet Stevin evit ar jedoniez. En e raok, ne oa ket ar ventoniez aet nemeur pelloc'h eget da vare ar C'hresianed. Eeunaet e oa bet hepken dre skoazell an tric'hornventerez. Gwir eo e oa bet gwellaet kalz an niveroniez hag an arouezjedoniez gant doare-arouezia an Arabed. An nerzoniez avat, kenkoulz hag ar gempouezoniez a oa manet tre dindan levezon Aristoteles, daoust da labour talvoudus skolastikerien Baris er 14-vet kantved, diskibien da Jordanus Nemorarius. An dourgempouezoniez n'he doa graet kresk ebet abaoe amzer Arc'himedes.

Simon Stevin a gasas an niveroniez betek ar pal uhela. Gwellaat a reas doareou ar jedi dre ijina an niverou-rann dekvedennek. E verk a lezas war bep tachenn eus an arouezjedoniez. Diazeza a reas ar gempouezoniez dre e ziskleriadur ijinek eus ar gompezenn stouet ha digevrennadur daousturieg an nerzou. Kavout a reas ar pep reta eus pennlezennou an dourgempouezoniez dre ziskleria an digenveizad brudet. Evel-se e krouas ar finvoniez a vremañ hag ar jednaturoniez. E ziou oberenn, « *An Dekvedenn* », diwarbenn an niverou-rann dekvedennek, hag e « *Elfennou Kempouezoniez* », a zo anataet enno lezennou ar gompezenn stouet, a vez sellet outo gant an Dr. E. J. Dijksterhuis evel skridou a zo klasel ar stumm kenkoulz hag an danvez anezo.

Stevin a lakae uhel-meurbet an izelvroeg evel yez ar skiantou. Da sevel e oberou e rankas ijina geriou gouiziegezel e-leiz. A-drugarez d'ezañ he deus ar yez izelvroek eur geriadur jedoniel d'ezi hec'h-unan.

(Tisavouriez)

## An Dr. H. P. Berlage (1856-1934)

Herri Per Berlage a voe ganet d'an 21-vet a viz c'houevrer 1856 en Amsterdam. E studi a reas e Skol-Veur Zurich, ha betek 1880 ec'h ergerzas Italia, Aostria, Alamagn. E 1890 e teuas da veza anavezet evel tisavour dibar. Ti-eskemm nevez Amsterdam, a vez sellet outañ evel e bennoberenn, a voe savet etre 1896 ha 1903. An darn vuia eus ar savaduriou a vremañ en Holland, e kêriou evel e kêriadennou, kendiez pe diez prevez, tiez-kenwerz pe diez-eskemm, mirdiou pe bontou, a zo bet savet gantañ. Lod eus e oberou a gaver zoken er broiou estren, e Leipzig hag e Londrez. Brud vras a c'hounezas war dachenn ar gêraozouriez dre e raktresadennou da astenn Amsterdam hag an Haag. E 1932 e voe roet d'ezañ gant roue Bro-Saoz, war c'houlenn Ensavadur Roueel Tisavourien Vreiz-Veur, medalenn aour an Disavouriez. Displeget en deus gwevnded e ijin ivez war dachenn ar ginklouriez, dre groui diabarziou-ti, arrebeuri, labouriou e gwer. Bras al levezon a zougas war rummadou yaouank tisavourien ar bed holl, dre e brezegennou dreist-holl, e *Sorbonne* Paris e 1927, e Vienna, e Praha, e Brussel, h.a. Klask an talvoud eo a zo bet merk penna a arz : « pez a zo talvoudek a zo brao », emezañ. Menegomp hepken, e-touez e skridou niverus : « *A-zivout ar Stumma en Arz an Tasaverez hag an Arrebeuri* » (1904), « *Prederiadennou diwar-benn ar Stumma* » (1905), « *Diazezou ha Displegerez an Disavouriez* » (1908), h.a.



(Labour-Douar)

## GOUNIDIGEZ AR C'HINKINA E JAVA

Hervez enklask an den gouiziek Van Someren Brand, ar genta pluskenn ginkina a voe kaset da Vro-Spagn e 1632. E vrud evel diderzienner a savas da heul pareidigez gwreg isroue Bro-Berou, ar gontez del Cinchon. Ano houmañ a voe kemeret gant al louzawourien da envel ar blantenn : *cinchona*. Distreset eo bet da c'houde da g-*kinkina*. E 1820, daou apotiker, Pelletier ha Caventon, hemañ ganet e Sant-Omer, a zizoloas hag a zeuas a-benn da ziforc'ha an elfenn oberius, an holen-kinkina.

Betek neuze, da gaout kinkina, e veze kaset *cascarilleros* indian da drouc'ha ar gwez e koadeier Bro-Berou, pez a veze buan graet. La Condamine ha Von Humboldt, a ergerzas ar broiou-se, a ziouganas e vije prim kaset an holl wez-se da get. Al louzawour Weddell a erbedas ar c'henta, war-dro 1848, gounit anezo. Nebeut goude, eus kerzu 1852 da eost 1854, e voe kaset gant gouarnamant Bro-Holland, « da rei e vara d'ar c'hlañvour » ar gouizieg Just Charlez Hassakarl da vroiou Panama, Chili, Perou, Kolombia ha Bolivia, evit dastum had ha plantennou a zoareou disheñvel hag o degas da Java. Se a voe penn kenta ar c'hounidigez ken frouezus-se, « perlezenn kurunenn an Izelvroiou ».

J. K. Bernelot Moens, rener liorz-veur louzawouriez Buitenzorg, a ziskouezas d'ar blantourien an hent da heulia : gounit hepken ar rumm anvet *cinchona ledgeriana*, pinvidikoc'h eget ar re all en holen-kinkina ; mirout ha gwellaat ar rumm-se dre an dibab. Taoliou-arnod a zo bet graet ivez en Indez, e

Selan hag en Enezenn Reunion. Daoust da se, n'eus e gwirionez nemet an Indezennou Hollandat o werza ar plusk da zrammourien ar bed-holl. E 1886 e voe savet en Amsterdam bureo ar c'hinkina, a zo meret gant c'houec'h kannad oc'h ober evit ar blantourien (e-touez ar re-mañ ar Stad izelvroiat, a c'hounez 600 kantarad) ha c'houec'h kannad all oc'h ober evit an oberourien holen. Emgleo ar C'hinkina, sinet e gouere 1913, ha klokaet gant ademgleoiou, a reizas gwerzidigez ar plusk, an dalc'had holen o veza kretaet gant ar Stad. War greski kalz ez eo aet plantaduriou Java, hag ar mad diwarno a zo aet war greski ivez, da heul an dibaberez hag implij an temziou. Evel-se, e-lec'h an diouer diouganet er c'hantved tremenet, ez eus bremañ eun dreistfounnder a laka ar priziou da goueza. Emeur o klask, da enebi ouz an dra-se, brasaat ar goulenn er broiou, chomet re stank, siouaz, a zo an derzienn baludek oc'h ober he reuz enno. Kengevredigez ar C'hinkina, — hag en hec'h enor eo se, — a glask ober vad dre werza izel briz er broiou taget gant droug ar paludou. Kas a ra kinkina da skouer, da visionou katolik ha protestant Azia hag Afrika.



# Notennou

## 1936

Degas a reomp d'hol lennerien hor gwella hetou a vloavez mat, en eur drugarekaat ar re o deus degaset d'imp o re, pa n'hellomp ket skriva d'ezo holl.

E-pad ar bloavez-mañ e klaskimp gwellaat c'hoaz hor c'helaouenn, kreski c'hoaz he ment hag he skigna muioc'h c'hoaz e pep lec'h.

Evel m'hon eus lavaret alies, ne deuomp ket a-benn da voula kement a garfemp. An 60 pajennad a ya da ober bremañ pep niverenn n'int ket a-walc'h. Eur 100 bennak a vefe ret da vihana.

Perak ne c'hellomp ket moula ouspenn 60 pajenn evit c'hoaz ? Eun abeg a zo, unan hepken : leziregez ar goumananterien da baea priz o adkoumanant ; gounit a reomp bep miz koumananterien nevez ; hogen koll a reomp ivez bep miz koumananterien goz, ar re-mañ alies ar re a sellemp evel ar re wella, ar re feala, ar re varreka : skrivagnerien vrezonek, simbolidi, prezegennerien, Brezoned penn-kil-ha-troad. Ha pa c'houlennomp perak o deus dilezet GWALARN, e teu nao gwech war zek an hevelep respont :

N'int ket bet kalonek a-walc'h da vont betek an ti-post da gas an arc'hant.

Eur wech war zek hepken int bet feuket gant tra pe dra e GWALARN, pe o deus troet kein da Vreiz, pe int bet skoet gant ar baourentez.

Ouz al leziregez-se n'eus netra da ober. Evel-se, pa rank eur gelaouenn beza evel eur wezenn, koll he deliou bep bloaz da greski deliou nevez, goulenn a reomp digant

hor c'heneiled degas d'imp ar muia a goumananterien a c'hellont. An abostolerez gwella da lakaat an dud da goumananti eo an abostolerez *dre c'henou*. Beza *brezoneger* a zo brao. Beza *brezonekaer* a zo bravoc'h.

## C'hoariva ar Bleun-Brug

D'ar merc'her pevarvet a viz kerzu e teuas c'hoarierien ar Bleun-Brug e Brest d'ober eun dro. Ar strollad-se, evel ma oar hol lennerien, a ya bep sizun da c'hoari e parrez pe barrez eus broiou Leon, Kerne ha Treger. Kalzik a dud a oa deut, ar pez a ziskouez e c'heller e Brest ober eun dra bennak, e c'heller ober kalz zoken war dachenn ar c'hoariva broadel. Rak eno ez eus eun toullad bras a vrezonegerien eus ar bobl, hag eun niver a dud desket dare da skoazella ha gouest da gompren.

Ar peziou a weljomp n'int ket fall. An daou bez farsus, *Tavarn ar Spontailh* hag *Ar Melen hag ar Gwenn* a laka an dud da c'hoarzin. Ar pez fromus, *Ar Vamm*, war a lavarer, a laka an dud da ouela. N'eo ket eun taol-micher. Hogen gwasoc'h hon eus gwelet. Ha berr eo, da vihana.

Ar c'hoarierien a zo leun a c'hred hag a youl-vat. Darn anezo a c'hoari brao a-walc'h. Holl, koulz lavarout, a zistag mat ha fraez, hag a gomz ar brezoneg evel ma vez skrivet : eun dra ret evit beza komprenet e pep lec'h. Al leurenn-c'hoari, koulz hag ar gador-brezeg, a dle beza rouantelez ar brezoneg unvan.

Evit gwir, kalz a zo d'ober c'hoaz. Ne vefe ket fall d'ar strollad-c'hoarierien-mañ, — evitañ da veza an hini gwella am eus gwelet e Breiz betek-hen, — kemer aliou digant eun den a vicher. Eur bern traouigou bihan a zo, hag a rankfent gouzout, ha na c'hellint biken kavout drezo o-unan. Arabat d'ezo da skouer ober jestrou bras hep ezomm, pe chom difiñv en enep pa ranker fiñval. An doare da c'houlaoui al leurenn a vefe da studia ivez. Ouspenn se, ma 'z eo ret kaout eur « c'huzuliker » da zont war skoazell ar c'hoarierien pa chom berr o eñvor, n'eus ket ezomm diskouez beg e fri hag e gaier e toull pep dor.

Gourc'hemennou koulskoude, hag enor d'an dud-se a ro



o amzer hag o foan evit Breiz, ha dreist-holl, d'o rener ken kalonek ha hegarat, an Aotrou Dieulleveut.

## An deskerien

Souezus an niver a dud a zo bremañ o teski pe o klask deski ar brezoneg. O klask deski, a lavaran, rak eun darn vras anezo ne zeskont ket. Darn a zesk koulskoude, evel ma c'heller gwelout diouz al lizer-mañ hon eus bet eun nebeut deveziou a zo :

« Eun den en deus *adkavet Breiz* abaoe eun nebeud amzer eo a skriv d'eoc'h. Keuz bras a zo ganin, avat, o veza bet serret va daoulagad ken pell. Dre eun eurvad em eus lennet, eur c'houec'h miz bennak 'zo, eun niverenn *Breiz Atao*, m'em eus gwelet warni traou o deus va lakaet da brederia ganto. Mez am eus bet neuze o welout n'em boa graet netra c'hoaz evit va bro, ez oan deut da veza hogos eur Gall, goude ma santen ne oan ket evelto. Ha spontet-kenañ oun bet...

« An dra genta am eus graet eo staga dioustu da zeski va yez c'henidik ; ne ouien ket anezi ; ne ouzon ket c'hoaz anezi mat-tre, met se a zeuio gant an amzer hag al labour. »

A-boan m'hon eus bet da gemma eur ger el linennou a-us da beurreiza ar yez.

## Diwar-benn « Geriadurig an Troiou-Lavar »

An Ao. 'n Abad L. Ar Floc'h a skriv d'imp :

« Resev a ran gant dudi bepred follennou ho keriadurig an troiou-lavar poblel. Poblel hoc'h eus skrivet, a-ratozkaer, a gav d'in, rak an holl droiou-lavar dastumet eno n'int ket poblek-rik, da lavarout eo, implijet gant genou ar bobl. Sur-mat e oa ar skrivagnerien bobl a-walc'h evit ijina troiou-lavar nevez hag e-barz spered yez ar bobl, hep beza koulskoude implijet ganti : poblel e oant hepken. Er ster-se e c'hell chom poblel eur yez lennegel. N'eo ket ar yez a vanke d'ar skrivagnerien-se, nemet kleuz e chome o danevell, displeitus, ha bugel doare o displega. Evit diskleria soñjou dianavez d'ar bobl eo ret kaout

geriou ha troiou-lavar dianav d'ezi. Sur-mat, ret eo d'imp kaout traou poblel, kroui war an dachenn-se eur yez poblel. Evel-se en deus graet alies ar geriadur : poblel eo *pellgomz, marc'h-houarn*, daoust m'eo poblek lavarout *telefon* ha *velo*. Soñjou 'zo a vez d'an dud evel ar bara hag ar sistr pemdeziek ; ha ne vefe kavet evit o displega netra sasunoc'h eget an doareou a ra ar bobl ganto. Met perak, pa vez soñjou all e-barz eur skrid, e vez kemennet gant tud a zo ez eo eur yez all ? Goulenn a ran perak. Dre na gomprenont ket.

« Ar pez a zo poblek hepken a dremen. Dister eo. Nemet an doare poblel a glot gant ijin hor gouenn a chomo. Ra blijo gant an Aotrou Doue lakaat ho labour da deurel kalz a frouez. »

## An Aviel e Kerneveg

E derou ar bloaz-mañ e vo embannet eun droidigez kernevek eus an Aviel hervez Sant Mark, gant an Aotrounez A.S.D. Smith ha R. Morton Nance. Deut-mat e vo amañ gant ar re a gar Kerne-Veur hag he yez. Eun doare aes ha plijus e vo da zeski kerneveg.

Rakprena al levr e ti an Ao. A.S.D. Smith, Chy Caradar, Perranporth, Kerne-Veur (priz dre ar post : 2/6), — pe e ti GWALARN (priz dre ar post : 11 lur, pe ouspenn ma teufe al lur gall da goueza).

Gant dudi hon eus lennet, e niverenn-c'hoañv OLD CORNWALL, eur gontadennig fentus e kerneveg, *An Oy-yar ha'n Velyn-wyns* (Ar Vi-yar hag ar Vilin-avel), gant Mordon (An Ao. R.M. Nance).

## En Okitania

War niverenn miz du ar gazetenn ken beo, LO GAI SABER, e skriv an Ao. 'n Abad Salvat eur pennad mat diwar-benn ar re a ra anezo an *enep-Felibred*, da lavarout eo, ar skrivagnerien c'hallek a glask e kelaouennou bras Paris ober goap ouz adsavidigez ar yez hag al lennegez okitanek. Diskouez a ra penaos, dindan ar goaperez-se ez eus eun dra all kuzet : ar spont, ar spont rak al lano



yaouank ha yac'h-se a ginnig skuba o stummou-soñjal hag o stummou-skriva koz.

## Eur c'halvadenn eus Kreiz-Afrika

A galon vat e voulomp ar c'halvadenn-mañ, kaset d'imp e brezoneg gant eul leanez, gwechall lennerez GWALARN :

« Breiziz, tud a galon, *War Sao !*

« Ha klevit :

« *Seiz ha daou-ugent vloaz 'zo* (1888) : e bro ouez an « dud du », ec'h en em gave ar Misioner da brezeg « Feiz hon Tadou koz ».

« Ar groaz a voe lakaet war eur c'hrañj koad gantañ savet, hag eno e lojas hor Salver paour evel e kraou Betleem...

« *Hizio* (1935) : ar paour kaez chapel a lavar he dienez hag he c'hozni.

« Ar Misioner neuze en e baourentez a sell ouz an tu all d'ar mor, en eur c'hervel : Breiz...

« Rak soñjal a ra :

« *Tri bloaz all c'hoaz* (1938) : hag eo gouel hanter-kant vloaz ar Mision ! Pebez levenez en deiz-se, ma c'hell rei d'hor Salver eul lojeiz bras, kempenn ha gwelloc'h ... eun Iliz !

« Mein-hir na mein kalet er vro-mañ ne gav ket. Ober mein-brik d'e dud du en deus desket. Nebeut an dra-se koulskoude.

« Met en ilizou Breiz e vez c'hoaz klevet : *Breudeur, ni 'glev ho klemmou.*

« Ha setu, evel eun hekleo, Gwalarn-Afrika da Gwalarn-Breiz, a respont : ... *klemmou.*

« D'ezo, Mignoned, ha kalon ra vezo digor ! Neuze, kleier Doue amañ ivez a gano : *Bennoz ha trugarez da Vreiz, bro a Feiz* ».

C'hoar Gwenole Boulc'h.

Dre lizer-arc'hant, degasit ho « maen » d'an Tad Heidet, pe d'ar C'hoar Gwenole Boulc'h, Mision Mayumba (Gabon — A. E. F.).

## Ar brezoneg er skoliou

D'an trivet a viz kerzu diweza, An Aotrou 'n Eskob a Gemper ha Leon a roas *urz* da gentelia ar brezoneg en holl skoliou d'ar vrezonegerien vihan, a-unan gant istor ha douaroniez ar vro. Setu amañ eur c'hammed bras war-raok adarre. Hastomp afo, avat, rak pez en deus graet eun eskob, eun eil eskob a c'hell dizober ... nemet start a-walc'h e vefe deut krog ar brezoneg war galonou ar bobl etretant.

## Dre ar c'hazetennou

Saludomp da genta hiverenn miz kerzu AR FALZ, enni ar roll-mennadou gwella, sklaera, diwar-benn ar yez er skol hor bije lennet biskoaz. Yann Sohier a c'hell beza laouen, rak kavet en deus kendalc'herien a zoare. Hag ar blantennig en deus hadet a ziwan, a gresk tamm-ha-tamm, hag a astenn he barrennou. Pez a zo dreist er roll- mennadou eo an dra-mañ : sellout a ra ouz *an traou a c'heller ober*, e-lerc'h sevel er c'houmoul. Ali omp gant AR FALZ hogos penn-da-benn. Traouigou hepken a zo n'hellomp ket degemer, evel ar frazenn p. 316 diwar-benn al lec'h d'ober d'ar galleg. DEK LUR HEPKEN e koust houmananti d'AR FALZ, hag eun dlead eo hen ober. Mat eo ivez rakprena al levr *Tregont Kanaouenn evit ar Skoliou*, da veza moulet gant ar gelaouenn-se. Kas an arc'hant da : J. Delalande, mestr-skol, Montroulez (Kont-Red : 23.854, Roazon).

Gourc'hemennou da VREIZ ATAO evit he fennadou helenn diwar-benn traou a bep seurt e brezoneg. *Kelou a Vro-Skos*, gant Kerouaz, a zo leun a wirionez : Bro-Skos saoznek ne sell ket ouzimp. Da veza skubet kuit e vo a-gevret gant ar Saozon ha pep tra saoznek pa adkemero ar C'helt e greñv war Enez ar Gedern. Eus an dudiusa e vefe sevel istor ar brezel etre galleg ha saozneg e Bro-Saoz er Grennamzer, meneget gant Milin ar Mee en e bennad, *Arabat Fallgaloni* (8-vet kerzu).



Menegomp eur gelaouennig nevez e galleg : BULLETIN DE L'UNION DES ŒUVRES BRETONNES. Priz : 20 real ar bloaz. Skriva da R. Caouissin, Pleiber-Krist.

## Deiziadur 1936

Pedet omp da rei da anaout ne vezo ket moulet deiziadur brezonek 1936, dre ma n'eus ket bet kavet, raktal ma 'z eo bet graet ar goulenn, rakprenerien a-walc'h. 150 a vije bet ezomm, da nebeuta. Ha n'eus bet kavet nemet 50. Gant eun niver ken dister a brenerien, ar mouler n'en defe nemet koll war goll. Ar re o deus paeet an deiziadur a vezo restaolet o arc'hant d'ezo.

## Chomlec'hiou

War a skriv d'imp an Dim. M. Gourlaouen, renerez ar skol izel dre lizer da zeski brezoneg, eun 50 a dud a heuilh ar c'henteliou. Mirit mat ar chomlec'h-mañ : An Dim. M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.

Eur wech c'hoaz ez embannomp ano ha chomlec'h hor gwerzerien levriou e Brest : Ti Sant Erwan, 14, rue de la Porte. — Levrdi Jouanneau, 26, rue de Siam.

## Brezoneg ar Vugale

Trugarez d'ar re o deus klevet hor galvadenn. Tammig-ha-tammig e teu an donezonou, en doare ma c'hellimp, ouspenn rei levriou koz, moula, — spi hon eus, — eul levr nevez a-benn an hañv.

Dizano : 100 l. — An Ao. Guerchet : 10 l. — An Ao. Fred, Moyse : 25 l. — An Ao. Noury : 20 l. — Dizano : 20 l. — An Ao. A. Daniel : 100 l. — An Dim. Gourlaouen : 40 l. — an holl : 315 l.

Bez' ez eus er c'hef : 418 lur 80.

## “GWALARN” ha “KANNADIG GWALARN”

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou, liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet:

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann :

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « P »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*, gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti «Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Prix : 30 lur (al levrmañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drézen

